# TAOLENN

Pajenn

Kentel an darvoudou (Roparz Hemon) . . . . . 341

Morverc'h an Enez Roz (X...) . . . . . . . . . . . . 343

Skiant Vreiz, *kendalc'h* (Gawain) . . . . . . . . 352

Mari Vadalen (Maodez Glanndour) . . . . . . . . 358

Ar C'houmoul a dec'h (A.O. Roberts) . . . . . 359

Barzonegou (G.B. Kerverziou) . . . . . . . . . . 378

An Niverenn Aour (Langleiz) . . . . . . . . . . 381

Eur skrivagner brezonek dianvez : An Ao. Moal (Yeun ar Go) . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . 392

Notennou diwar-benn an Tregerieg (J. Konan) 423

# KENTEL AN DARVOUDOU

*En eun taol krenn, en eun eiladenn marteze, e voe freuzet va zi e Brest, d'ar 15 a viz Ebrel, war-dro pemp eur diouz ar beure. Va levriou, va dournskridou, eun darn vras eus levriou « Gwalarn » ha skridou talvoudus a bep seurt a voe beziet dindan an dismantrou. Lod a zo bet adkavet, hag i saotret, glebiet, roget alies. Lod a zo kollet evit mat.*

*Darvoudou all, heñvel, a zo c'hoarvezet meur a wech, hag a c'hoarvezo meur a wech c'hoaz. Er marevez-mañ dreist-holl. Ouz an darvoudou o-unan, n'omp ket evit herzel. Pez a c'hellomp ober eo bihanaat an droug.*

*Da genta, arabat, keit ha ma c'hellomp, boda re a skridou hag a levriou en hevelep lec'h, en hevelep ti.*

*D'an eil, bremañ muioc'h eget biskoaz, na zistrujomp netra skrivet en hor yez : na levr, na kelaouenn, na lizer. Distrujet e vez a-walc'h evel-se gant an Tonkadur kriz ha dall. An tammig skrid miret ganeoc'h ne vo nemetañ marteze a vo espernet, nemetañ marteze da zougen testeni en amzer-da-zont eus striv brezonegerien an amzer dremenet.*

*D'an trede, heuilhit an ali bet roet d'eoc'h ken lies gwech : na gasit morse eur pennad d'eur gelaouenn hep kaout eun eilskrivadenn dioutañ. Sevel seurt eilskrivadennou n'eo ket koll amzer, va c'hredit.*

*Hag evit echui : embannit an abreta ma c'hellit*

*kement skrid a dalvoudegez a zo en ho kerz. Eur skrid moulet, skignet dre Vreiz a-bez, ha zoken dre ar bed-holl, a vo saveteet, goudoret diouz gwallreustlou ar bed ha fallagriez an dud, arboellet evit oadvezìou a studi hag a beoc'h, evit rummadou lenneien ha gouizieien a denno dioutañ dudi, kened ha madelez.*

ROPARZ HEMON.

N'oun ket evit lavarout pegen madelezus eo bet va c'henvroiz em c'heñver kerkent ha ma klevjont ar gwall zarvoud c'hoarvezet ganin. Lizerou e-leiz a voe skrivet d'in. N'em eus ket gellet respont anezo holl. Kinniget eo bet d'in ivez levriou da gemer lec'h ar re am eus kollet. Seurt merkou a gengarantez a zo bet d'in eur frealz dispar, ha n'oun ket tost d'o ankounac'haat. Ra 'm digarezo ar re n'o deus ket bet c'hoaz a respont diganin. O zrugarekaat a ran holl amañ. — R. H.



*E broiou ar gwir hag an huñvre*

# MORVERC'H AN ENEZ ROZ

« Re galet e vez ar vuhez amañ, dindan vestroniez va eontr », a soñjas ar plac'h yaouank-hont. Hag hep gortoz muioc'h, e pellaas e kuz diouz ar gêr.

Kerzout ha kerzout a reas, deiziou ha deiziou pad, an emzivadez, gant c'hoant lakaat parkeier ha parkeier etrezi hag ar vuhez kalet he doa gouzañvet betekhen. War ribl ar mor e tegouezas erfin, hag o welout eur vag war ere, e pignas enni : « En enezennhont e kavin ar goudor, emezi, hag e vo ar mor bras etrezoun-me ha va eontr. »

Tostaat a rae bremañ d'an enezenn roz, pa welas, a souez !, bizied hir ha kenedus-mor o kregi en aros ar vag, ha penn melegan eur vorverc'h o 'n em ziskouez gant he bleo perlezennet. « Enkrezet oc'h, Plac'hig, o pellaat diouz an douar », eme ar Vorverc'h gant douster. « N'ho pezet ket aon. Sioul eo ar mor evit ho tegemer, hag em enezenn e kavot evidoc'h ar repu ». Gant ar spont, he doa paouezet ar plac'hig a roeñvat. Dilavar e chome gant bras e oa he souez, a droas buan avat da levenez. Pa c'hellas diabafi, e lavaras : « Bras eo ar frealz degaset d'in gant ho komzou, Merc'h yaouank ar mor, pa vennit kemer truez ouzin, ha va degemer en hoc'h enezenn. — Yaouank oc'h, war hañval, » a respontas-hi,

« pet bloaz mar plij ? » — « Nemet pevarzek, Yaouank flamm oun. » — « Ha me trioucc'h, » eme ar Vorverc'h, « plijusat e vo d'imp beva a-gevret en enezenn, ker an eil d'eben ! »

Bountet gant ar Vorverc'h, e stoke kerkent ar vag ouz kerreg skosellek an aod : « Pegen kaer eo amañ gant ar bleuñ, » eme ar plac'hig, « biskoaz n'em eus gwelet liviou ken birvidik ha ken drant, na bodou ken faltazius da selled Mab-den ». — « War du an hanternoz, » eilgerias ar Vorverc'h, « nen eus nemet kerreg noaz dindan avel griz ; amañ avat, war-du ar c'hreisteiz, em eus plantet al liorz-mañ lec'h e kresk a bep seurt bleuniou. Met n'eo ket se va zeñzoriou burzudusa. »

Pennet he doa ar vag etre rehier tolzennek hag uhel-kenañ, en eur riboul-mor striz a gase da c'hroc'h ar Dourverc'h : « Setu an hent a ya d'am zi, » emezi, « hag a chom kuz da zaoulagad kement den na blij ket d'in. Sed ar riboul a servij d'in da vont d'ar mor, evit neuñvi en dour glas, ha mont da guntuilh en e liorzou kement pinvidigez a vennañ. »

Lammat a reas an Dourwreg eus an dour war ar garregenn, ha bras e voe bam ar plac'hig o welout pegen kaer e oa neuziet, ha penaos e kerze war angellou he lost pesk, sounn he c'horf, ken mistr ha ken skañv ha plac'h skañva an douar. Hag o-diou da vont d'ar c'heo. Sanka a rae ar riboul-hent er roc'h, betek eur gambr vras sklerijennet gant mordan. Arc'hiou, kasedigou a lintre enni, gant kinkladuriou a bep stumm. Eno pep beure, en em fiche ar Vorverc'h gant perlez ha diamantou. Ar sal vras-se a gave digor war gambrou all heñvel, ha war gambr-



gousket ar Vorverc'h, kregin-perlez war he mogeriou, hag eur gwele pluñv-elerc'h enni evit he repozvan d'an noz. Bleniet e voe ar plac'hig en eur gambr e-kichen, ne oa ivez enni nemet traou tennet eus ar mor pe bet kemeret digant evned an aodou. Eno e tremenas sioul ha kuñv an nozvez kenta.

Deiziou ha deiziou a yeas e-biou. Eürus e oa, dienkrez, pell diouz an droug. E-pad m'edo he c'heneilez o verdei, e weladenne an enezenn, hag e selle ouz ar mor bepred o nevezi. Diouz an noz, goude pred, pa lintre al loar en oabl sioul, e plije d'ar Vorverc'h pignat el Liorz, hag, astennet war al leton, sellout a-dreuz fustou ar gwez, sklisennou-luc'h a gorolle war an dour du, ar fiñv nemetañ e-kreiz an difiñv. Ha neuze e kane-hi soniou marzus, o kemer d'o menta lusk ar gwagennou a zeue da riskla war an traez.

Eun nozvez ma oant pignet an eil hag eben, da dañva kuñvder skinou al loar, e chome mut ha trist ar plac'hig. Ar Vorverc'h ha goulenn diganti : « Petra zo ganeoc'h, C'hoarig kaez ; ne blij ket d'in ho kwelout en doan. Merzout a ran en ho kalon, soñjou hiraezus 'vel gouelvan an avel. » — « Ya, » emezi, « soñjal a ran em breur a zo bremañ dre ar bed ouz va c'hlask ha n'em c'havo biken, peogwir ez oun kuzet amañ. » — « Na vezit ket enkrezet ; arc'hoaz e pokot adarre d'ho preur. » — « Penaos e c'hellit gouzout petra ' c'hoarvezo arc'hoaz ? Va breur, pelec'h emañ, piou hen goar ? » — « War an aod, a-dal d'an enezenn-mañ, eo degouezet ho preur evit noz... Pa sellan ouz ar mor, e lennan e soñjou an dud, rak heñvel eo ar mor ouz o eneou. »

Antronoz evit gwir, gant avel ar beure, e teue eur vag da gaout an enezenn, hag he breur a ziskenne da bokat outi gant levenez, keit a oa n'en doa ket he gwelet. Hag o verzout pegen mat e oa bet an Dourverc'h e-keñver e c'hoar, e lavaras : « Trugarez d'eoc'h, Priñsez kaer ar mor, evit beza degemeret va c'hoar gant kement a vadelez. Bremañ e rin evidoc'h n'eus forz petra, ha pa vefe ret d'in koll va buhez. » — « Traou plijusoc'h a c'houlennan diganit, » a respontas-hi, « chom amañ hepken gant ho c'hoar, mar plij ganeoc'h, da dañva diskuiz an enez. »

Beva a reas ar paotr gant e c'hoar e groc'h ar Vorverc'h. E-pad an deiz, pa 'z ae-hi da redek hentou ar mor, e pigne el liorz gant ar plac'hig. Hag e blijadur a oa ober en-dro d'ar bleuñv hag hada ar greun nevez a zegase d'ezañ an Dourverc'h eus an inizi pell.

■

Eun nozvez, dindan al loar o lintra, e oant azezet o-zri dirak ar mor, hag e kane an Dourverc'h hervez he boaz, soniou ken flour ha bannou al loar d'an hañv. Hag o welout sked ar sklerijenn gwer-aour, war dremm ha divrec'h kenedus ar Vorverc'h, e vane ar paotr bamet o sellout outi. Hag e sante en e greiz e galon entanet o strafuilha. Ne lavaras netra, hag e kave d'ezañ ne ouie den. Met ar Vorverc'h o sellout ouz ar mor a lenne en e spered. Ha dre ma save karantez ar paotr outi, e kroge da gana 'n he levenez, eur ganenn-hud ken ereüs ma tavas zoken evit selaou, gwagennou ar mor o riskla war an traez.

An deiz warlerc'h, pa 'z eas ar paotr yaouank war an enezenn, e teuas soñj d'ezañ eus e c'hoantou der-



c'hent. Hag o vont en e goazez e krogas da brederia. Keuz a savas ennañ, eur morad a geuz a savas en e galon, evel eul lano uheloc'h-uhela, betek he leunia. « Direiz oun bet, o c'hoantaat eun estreñez ha n'eo ket eus va gwad. Daoust ha n'eus ket ez pro plac'hed awalc'h elec'h beza deuet amañ da orgedi ouz eur Vorverc'h ? Da vag a zo bepred ouz an aod. N'eus d'it nemet sevel ar ouel c'hlas, ha mont gant an avel milbell ac'han. »

Edo gant e soñjou, pa welas dirazañ eul laouenan war ar bod, eul laouenan o kana trist-trist, ken e teue ouz e selaou daerou 'n e zaoulagad. Meur a wech a-benn neuze en doa klevet en enezenn toniou glac'harus an evn, nemet n'en doa biskoaz taolet pled outañ, endra ma oa chomet al levenez gantañ.

« A Laouenanig, » emezañ, « laouen ne ganez ket ! Trist eo da vouez da ranna kalon. Petra 'zo ganit pa glemmez e-giz-se ? » — « Gortoz a raen da c'houlenn, » eilgerias an evn. « Eun den oun eveldout, met n'hellen ken komz nemet diwar c'houlenn, betek ma kemerfe unan bennak truez ouzin. Eur moraer ez oun bet gwechall. Hag eun deiz p'edomp gant hon lestr o tremen dre amañ, e weljomp eur Verc'h vor o tonet davedomp, hag a c'houlennas digant ar c'habiten degas d'ezi gant e zistro, greun eus bleuniou du-voulouz Afrika. Nemet ne reas ket. Pa zistrojomp dre amañ, e teuas ar Vorverc'h da c'houlenn pez a oa bet prometet. Ne reas avat ar c'habiten nemet ober goap outi, hag unan ac'hanomp gant eun taol goaf he gloazas. Droug a savas neuze enni. Hag an avel da c'houeza, ar mor da fulori, ha brasa korventenn am eus gwelet biskoaz da lonka hon lestr

gant an holl dud a oa ennañ, nemedoun am eus gallet dont betek an douar. An hini yaouanka e oan. Truez ouzin he doa bet ar Verc'h vor. Chom a ris amañ ganti, ha ne c'houlenne diganin nemet ober endro d'he bleuniou. Met eun deiz ha n'em boa ket graet hervez ar pez he doa goulennet, e savas droug enni, ha va barn a reas da vont da laouenan na c'hellfe kana nemet soniou ranngalonus, hag e chomfen evel- se betek ma teufe eun den da gemer truez ouzin ha d'am c'has kuit gantañ. Setu an ere-hud a vez warnoun, diwall na gouezfe warnout kemendall. Eur sorserez eo an Dourverc'h, ha daoust d'ezi diskouez diavaezou kuñv, ez eo he c'halon-greiz leun a falloni. Diwall ! Anavout a ra soñjou an dud diwar sellout ouz ar mor, ha gwelet em eus he deus gouvezet da garantez eviti. » — « A, kollet oun, penaos ober, ha penaos e kredez c'hoaz ivez, distaga ger ; gouzout a ra kement a lavaromp ! » — « Ne ra ket. En he groc'h emañ d'ar c'houlz-mañ, hag aze ne wel netra eus ar mor. » — « A, penaos em eus gallet beza dedennet gant diavaeziou ? — « Mar gouvezfes pez a ouzon-me. Pet gwech em eus gwelet anezi o c'houeza ar mor evit lakaat ar bigi da oueledi, ha dastum o zeñzoriou. Pet gwech em eus klevet he c'hoarz o tregerni mesk an tonnou... Gwa da gement hini a zisplij d'ezi ! Laka da soñjou dindan guz. Ha diskouez hepken d'ezi ac'h eus droughirnez d'az pro. »

Tremen a reas an dervez, enkrez e kalon ar paotr yaouank. Diouz an noz, e pignjont evel boaz d'al liorz, hag e c'hourvezas ar Vorverc'h gant ar c'hoar hag ar breur en he c'hichen. A-benn eur pennad e



lavaras ar paotr outi « Merc'h ar Mor, eun dra bennak am eus da lavarout ouzoc'h. » — « O c'hortoz oun, » emezi, « gouzout a ouzon ac'h eus eun dra bennak ez kalon. » Hi a gave d'ezi diwar an derc'hent e oa komzou karantez en doa da ziskulia. — « C'hoant am eus, » emezañ, « distrei war an douar bras, c'hoant am eus distrei d'am bro. Klañv oun amañ. Skuiz oun amañ. » — « Penaos, n'am c'harez ket ? Skuiz out ganin ken buan-se ? » — « N'oun ket, nemet hirnez am eus da goadou meur va bro, d'ar runiou a zoug bremañ trevadou melen, da vrugou glas an dihan-eost. Va lezit da vont gant va c'hoar. Aze, a-stok ouz an aod, emañ bepred va bag, ha n'em eus d'ober nemet sevel he gouel c'hlas evit ma risklo buan war ar mor. »

Gloazet e oa kalon ar Vorverc'h. Eur garm a daolas a gounnar hag a c'hlac'har, en eur lavarout d'ar paotr : « Klev ha gwel. N'i ket ac'han, rak da garout a rin. D'in ez out, ne dec'hi ket ».

Ha dioustu e savas an avel, e c'houezas ar mor, e krozas an arne, ha gant an houl dirollet e voe brevet ar vag ouz ar rehier.

Karc'hariet e oant en enezenn.

Ne voe ken etrezo hag ar Vorverc'h nemet komzou c'houero. Ne gave ken ar paotr tamm frealz nemet o komz ouz al laouenan : « Pa 'm boa lavaret d'it ! Daoust ha n'anaven ket mat doareou ar Morwragez. Daoust ha n'eo ket daoudueg o c'halon ganto. Mat ha drouk a bep eil, rak ne ouzont klask nemet o flijadur. »

■

Nemet eur beure hañv, ma oa savet abred ar plac'hig hag he breur da vont war an aod, e weljont

eur vag tost d'an enezenn. En he c'heo edo bepred ar Vorverc'h, o kriba he bleo hir. Hag int teurel arouеziou da loman ar vag. Gwelet e voent. Ha setu int gant mall o pignat enni, al laouenan ganto. Hag ar paotr yaouank da gemenn d'al levier tec'hout buana ma c'hellfe betek an douar bras. A-du ganto e oa an avel. Nemet aon o doa na zeufe ar Vorverc'h er-maez ha na welfe o zec'hadeg.

Tostaat a raent ouz an douar bras, hag en tu-hont da nerz an avel, e sachent war ar roeñvou kreñva ma c'hellent, pa glevjont eur c'harmadenn spontus. Ar Vorverc'h e oa.

« Hastomp, hastomp, » a c'hourc'hemennas ar paotr yaouank, « pe gollet omp. Gwelet omp bet gant ar Vorverc'h. »

O tont e oa. Koeñvi a reas ar mor, c'houeza a reas an avel a-enep. A, mar gellfe dont betek enno a-raok d'ezo diskenn er porz, e troc'heolfe ar vag, ar mor o lonkfe ! Hi neuze a c'hoarzfe.

N'o doa ken nemet eur c'hant metr d'ober. Met dont a rae a-benn-herr o lammat war an tonnou. Daoust hag e vijent awalc'h evit steki ouz ar c'hae a-raok d'ezi o goueledi holl ?

Eur c'harmadenn all ! Eun tregont metr eus an aod ne oa ken ar Vorverc'h. Nemet gant desped e oa. Lammet o doa er-maez eus ar vag, er-maez eus ar mor, er-maez eus he c'hrog. Hag al laouenan o steki ouz an douar en doa adkavet e stumm-den ; er-maez eus e nerz-hud e oa.

« A, na gouezit ket eur wech c'hoaz em daouarn! »



a skrijas-hi. Hag he gwelout a rejont o sanka er mor, beuzet en doan...

E mare al loar gann, pa zegouez diouz an noz d'ar verdeidi tremen e-biou d'an enezenn roz, e klevont klemmou hiraezus eur vaouez, ha ne welont koulskoude warni tres den ebet. Klemmgan ar Verc'h vor ez eo, gloaz he c'halon o tiwada.

Adstummet diwar kontadennou-pobl
gant X...

# SKIANT VREIZ

## PENNAD II

### SKIANT VREIZ HA SPERED AR C'HELT

*Ar Gelted a zo dreist da holl vroadou an Douar, peogwir n'eus nemeto o deus nerz-kalon a-walc'h da veva en o huñvre. Kement gwech ma talc'hont start d'an doare-beva-se ez int trec'h. Kement gwech ma tiskrogont dioutañ ez int trec'het. An doare-beva-se a rank beza hon hini e Breiz. Anez ne vefe mui Kelted ac'hanomp, da lavarout eo, en em laza a rafemp.*

Diazez Skiant Vreiz n'eo ket eun dra dianav d'ar Gelted. Ken anavezet eo ganto zoken ma 'z eo o merk-natur gwirion, ouz o lakaat disheñvel diouz poblou all ar bed, — ha dreist d'ezo.

Amezeien ar Gelted, ha n'int ket bet gouest biskoaz da gompren ervat hor spered, o deus c'houeset eun dra bennak koulskoude eus ar wirionez en hor c'heñver. D'o meno, omp tud kollet en hon huñvre, dizeblant ouz traou an Douar, beuzet e latar hor faltazi evel ma vez beuzet hor broiou e latar ar Mor Bras. Ar skeudenn-se, ha hi faos evel ma vez peurliesa skeudenn eur bobl treset gant eur bobl all, a zo prizius evelato e-giz testeni.

Pez a zo gwir eo kement-mañ : ar Gelted, keit ha na vez ket saotret ha distreset o menoziou gant



kelennadureziou estren, a oar diforc'h piz ha fraez pez a zo pouezus er vuhez ha pez ne deo ket. Gouzout a reont ez eus danvez en dra a anver gant dismegañs o « huñvre », ha nebeut a zanvez, pe danvez ebet, en traou a anver « traou an Douar » (evel ma vefent muioc'h eus an Douar eget an « Huñvre », enni bezañs ha nerz mab-den).

An dra-se a ro d'hol lennegez koz, barzonegou ha danevellou meur Iwerzon ha Kembre, ouspenn o c'haerder, o zalvoudegez vuhezegezel : anezo eur skouer hag eun andon a vuhez da virviken.

An dra-se a ra braster istor Iwerzon. Rak Iwerzon a zo bet divoulc'h ha digabestr dalc'hmat e spered ar re wella eus he bugale, hag Iwerzon wasket, dinerzet ha saoznekaet n'eus ket bet biskoaz anezi, nemet e falssoñjezonou ha touellweledigeziou speredou gwanet ha mac'hagnet. Mil gwech o deus kredet ar Saozon o devoa trec'het Iwerzon, ha d'ar milvet gwech ne oant ket tostoc'h d'an trec'h eget d'ar wech kenta. Ha n'o deus ket komprenet c'hoaz perak : i, ar Saozon, hag a gave d'ezo oant tud ken poellek, ken « douarskiantek », ne oant evit gwir nemet eur bern huñvreerien, sorc'het gant netra. Gant Iwerzon e oa an « douarskiantegez » ; gant Bro-Saoz e oa an huñvre.

Rei pouez da netra, hag evit netra dilezel an traou a bouez, setu aze kleñved ar Vrezoned, paket ganto digant estrenien. Da gomz resis, eur c'hleñved n'eo ket. Eur froudenn eo kentoc'h, hag a c'hell beza dispennet dre eun taol trumm a youlerez, mar deo kreñv a-walc'h da youl, dre eur rummad taoliou bihan a youlerez, mar n'eo ket reizet c'hoaz da youl, mar n'out ket c'hoaz mestr warni.

Dispenn ar froudenn-se eo kefridi Skiant Vreiz. Da sellout outi evel-se, ne deo Skiant Vreiz nemet eun distro da spered ar C'helt, hag eun disparti diouz brizkredennou c'houezet ennout gant avel but ar Reter.

## PENNAD III

## GWIRVOUD HAG AMVOUD

1. *Ar « Boud » eo kement tra a zo.*

2. *An « Divoud » eo kement tra ne deo ket.*

3. *Diou dachenn a zo er Boud : ar « Gwirvoud », anezañ kement tra a zo tost ouzit ha pouezus evidout ; an « Amvoud », anezañ kement tra a zo pell diouzit ha dibouez evidout.*

4. *Da emskiant vreizek, harpet gant da youl, a raio d'it diforc'h ar Gwirvoud diouz an Amvoud.*

Er pennad-mañ e tisklerian diazez Skiant Vreiz war dachenn ar brederouriez.

Kement tra a zo er bed a zo e domani ar Boud. Eur maen, eur blantenn, eun aneval a c'hellez gwelout ha santout a zo e domani ar Boud ; hag ivez eur skeud, eur bann heol, eul liou ; hag ivez eur menoz, eur fromadenn, eur gredenn, pe ez spered e vefe, pe e spered unan all. N'helli morse anavezout nemet darn eus ar Boud : an hini a verzez dre da bemp skiant, a vez stummet evidout da c'houde gant da spered. Ar Boud klok hag hollek a c'hell beza heñvel evit an holl dud. Disheñvel eo a dra sur



al lodenn eus ar Boud a vez merzet ganit hag al lodenn eus ar Boud a vez merzet gant da amezeg.

Da genta holl, e-kreiz da lodenn-Voud emaout-te da-unan ; da gomz resis, emañ da emskiant. Ma ne vefes ket gouest da brederia, ne vefes ket gouest da c'houzout ez out, hag ar Boud hag an Divoud n'o defe evidout ster ebet.

Ha te e-kreiz da lodenn-Voud, e c'hellez renka an traou all hervez m'emaint pell pe belloc'h diouzit. An traou tost a-walc'h da boueza warnout ha da levezona ac'hanout a lakai ez lodenn-Wirvoud ; an traou pell a-walc'h da chom dibouez ha dilevezon ez keñver a lakai ez lodenn-Amvoud.

Pa 'z eo gwir n'anavezez hervez boaz Boud ebet nemet da lodenn-Voud, Gwirvoud ebet nemet da lodenn-Wirvoud, hag Amvoud ebet nemet da lodenn-Amvoud, lavarout a rin hiviziken, berr-ha-berr : Boud, Gwirvoud hag Amvoud, e-lec'h ar geriou resisoc'h : lodenn-Voud, lodenn-Wirvoud, lodenn-Amvoud. « Boudek » eo kement tra a zo er Boud, « gwirvoudek » kement tra a zo er Gwirvoud, « diwirvoud » pe « amvoudek » kement tra a zo en Amvoud.

Diwar kement-mañ e c'hellez dastum daou dra :

1. N'eus ket a vevenn striz etre Gwirvoud hag Amvoud.

2. Da c'houzout ha gwirvoudek pe amvoudek eo eun dra, n'eo ket a-walc'h sellout ouz an dra-se hepken. Ret eo ouspenn sellout ouz da spered.

Ha da heul e kouezomp war bennwirionez Skiant Vreiz :

Mar dout reuzeudik, ez eo peogwir e lezez traou glac'harus (evel stad izel da vro, diskar da yez, alou-

bidigez giziou estren, hag all) da boueza warnout ha da levezona ac'hanout ; peogwir e renkez an traou-se er Gwirvoud. Bez' ez eo ivez peogwir e sellez ouz traou laouenaus (evel gred ar wir Vreiziz, adsavidigez ar yez, dasorc'hidigez al lennegez, hag all) evel traou dibouez ha dilevezon ; peogwir e renkez an traou-se en Amvoud.

*Ez kalloud eo koulskoude reiza da Wirvoud ha da Amvoud.* Rak gwirvoudegez hag amvoudegez a gemm hervez da spered. Meur a dra a gav d'it ez int tost ouzit a zo pell e gwirionez. Taol anezo e dounder an Amvoud. Meur a dra a gav d'it ez int pell diouzit a zo tost. Degemer anezo e kelc'h ar Gwirvoud. Ar Vreiz a zo tost d'ar spered eo ar wir Vreiz, ar Vreiz a zo pell diouz da spered n'eo netra. N'ec'h eus ket da ober van ouz lavarou ha kredennou an estren. Taol hemañ ivez en Amvoud, ha ne vo ken anezañ.

Ret-mat eta d'al lenner kompren ar poent-mañ eus Skiant Vreiz. Pa lavaran, « an dra-mañ a zo », ez eo eun doare eun tammig diresis da lavarout, « er Gwirvoud e renkan an dra-mañ ». Pa lavaran, « an dra-hont ne deo ket », ez eo eun doare eun tammig diresis da lavarout, « bez' e renkan an dra-hont e penn pella an Amvoud, ken tost d'an Divoud ha ma c'hell beza ».

Da skouer, pa lavar Skiant Vreiz, « ar galleg n'eus ket anezañ », gouzout a ra kement ha n'eus forz piou ez eus eur yez anvet galleg, a vez komzet gant tud 'zo e Breiz, kenteliet e skoliou Breiz, ha komprenet gant kalz ac'hanomp. Pez a venn lavarout eo, « ken dizeblant omp ouz ar galleg, ken enk eo al lec'h a zalc'h en hor gwir vuhez, ma sellomp outañ evel ouz eun dra eus an Amvoud ».



Eur skouer all : pa skriv darn eus ar c'helaouennou gallek, « Emzao Breiz n'eus ket anezañ », heulia a reont hep gouzout d'ezo reolenn-stur Skiant Vreiz. Rak pez a vennont lavarout eo, « ken dister eo Emzao Breiz ma ne dalvez ket ar boan komz anezañ ». Hag efedus-tre e vefe an doare-se da ober, ma savfe, evel doare-ober Skiant Vreiz, diwar an nerzkalon, e-lec'h sevel evel ma ra diwar ar gounnar, ar spont hag ar sotoni-natur ; da lavarout eo, diwar netra : netra o tont eus netra.

Ret-mat ivez d'al lenner meiza ervat Skiant Vreiz war eur poent all. « Ez kalloud », a lavar, « eo *reiza* da Wirvoud ha da Amvoud ». Ne lavar ket, « ez kalloud eo *ober* da Wirvoud ha da Amvoud ». N'eo ket a-walc'h d'it soñjal : « an dra-mañ a zo pouezus ; an dra-hont a zo dibouez », evit d'an dramañ beza gwirvoudek ha d'an dra-hont beza diwirvoud. A-raok e rankez kemer kuzul digant gwirionez douna da galon. Nerz da youl hep sklerijenn da galon n'eo ket eun nerz. Sklerijenn da galon hep nerz da youl n'eo ket eur sklerijenn. Ma lavar d'it da galon ez out Breizad, holl nerz da youl ne c'hello ket distroada ar wirvoudenn-se. Lakaat da youl da zizolei da galon, setu aze Skiant Vreiz.

(*da genderc'hel*)

GAWAIN.

*Eus va c'halon frailhet, Aotrou, e tiver war da dreid va daerou.*
*Torret em eus ar goulestr evit skuilha war da gorf e nardou.*

*Da zerc'hel a rin ! Na dec'h ket ! Eur skleurenn doueel a luc'h ez taoulagad.*
*N'eus forz pelec'h ez i, e klaskin da roudou gant kalonad.*

*Dougen a rez ennout an eoul balzamet evit pare an eneou.*
*O mestr ! Da lazet o deus ! Da dorret o deus, ha skuilhet eo bet ar gwad dre ar frailhou !*

*— Mari, perak ' leñvez ? Ar goulestr alabastr ' felle d'ezañ beza torret, evit d'e frond d'en em strewi en ti.*
*Ar bed-holl, O Mari, a zo bremañ an ti-pedi.*

*N'am stok ket ! Perak am c'hlaskez er-maez en aner,*
*Ha me o chom ennout gant va galloud ha va douster.*

*— O Mestr, aze oas-te !*
*O Liorzour, o labourat 'kreiz va ene.*

MAODEZ GLANNDOUR.



# AR C'HOUMOUL A DEC'H

*Studiadenn e Gwenn hag e Du*

Tud ar c'hoari :

Eur Wreg.
Hec'h Ozac'h.
An Droukspered.
Eur C'hlasker-Bara.

Lec'h : *eun ti-soul digenvez e Kembre.*
Amzer : *derc'hent Nedeleg, diwezat-tre.*

*Pa sav ar ouel, kenta tra a welit eo eur gantol war enaou, ha dremm ha neuz eur vaouez, displann. Dre ma teu ho taoulagad da veza boas ouz an deñvalijenn, e verzit eur wreg, o lenn gant poan en eul levr, a ziskouez beza Bibl an ti. Emañ ar Vibl war eun daol grenn ha koz, ha lakaet eo bet ar gantol, damdost, en eur pikol kantolor maen. A-zehou e welit skleur eun dra bennak, a dle beza eun tantadig paour, disked. E traoñ ar gambr, n'eus enni, hervez doare, nemet nebeut a arrebeuri, ez eus eur prenestr, hag, a-gleiz, eun nor da vont er-maez. Ar wreg, ha hi na yaouank na koz, a seblant beza kalz kosoc'h eget m'eo e gwirionez. Kramennet eo he dremm, roufennet-doun. Kroummet eo bet he daouarn gant al la-*

*bour. Rouez eo he bleo gwenn. Diouz he gwelout ez eo anat m'eo mantret ha gwall nec'het. Lenn a ra, fromet gant ar pez a lenn. Stumm-lavar he c'hornbro a zo ganti. Leun eo ar gambr a skeudou.*

AR WREG (*o lenn ar Salmou a vouez uhel*). — « Sevel a ran va daoulagad etrezek ar meneziou. A belec'h e teuy skoazell d'in ? Skoazell a zeuy d'in a-berz an Aotrou, en deus graet an Neñv hag an Douar. Ne lezo ket da droad da streboti. An Hini az tiwall ne voredo ket. An Hini a ziwall Israel ne voredo ket ha ne gousko ket... » (*Sevel a ra he fenn, ha selaou. Neuze e serr ar Vibl hag ez a betek an nor. O sevel ar c'hliked e tigor anezi, hag e sell er-maez en deñvalijenn. Neuze e serr an nor, e teu en-dro d'he c'hador, hag o tigeri he Bibl e stag adarre da lenn a vouez uhel*). « ... O Aotrou, n'am argas ket Ez ernez, ha n'am c'hastiz ket Ez kounnar. Az pez truez ouzin, Aotrou, rak dinerz oun. Gwella ac'hanoun, Aotrou, rak krena a ra va eskern. Trubuilhet eo va ene. Salv ac'hanoun, en abeg d'az madelez. Rak er Maro ne vez ket a goun ac'hanout. Er bez, piou Az trugarekaio ? Skuizet oun o hirvoudi. Bemnoz e c'hlebian va gwele a zaerou. Doura a ran va gwele a zaerou. Losket eo va daoulagad gant ar glac'har. Kosaat a ran en abeg d'an enebourien... » (*Stoui a ra en eur lenn.*) O Doue, perak ec'h eus va dilezet ?

(*Eus ar c'horn pella, a-zehou, e teu mouez c'hoapaus an Droukspered. Ar gambr a deñvala.*)

AN DROUKSPERED (*goapaus*). — « O Doue, mar deus eun Doue... »



AR WREG. — Piou oc'h-c'houi ?... A belec'h e teuit ? Piou oc'h-c'houi ?

AN DROUKSPERED. — N'anavezez ket ac'hanoun ? Alies e vezan ganit.

AR WREG. — Lavarit d'in : piou oc'h-c'houi ?

AN DROUKSPERED. — Me eo ene da vab.

AR WREG. — Va mab ?... Deut oc'h da gas d'in kelou fall eus va mab ? Lavarit d'in... maro eo ?

AN DROUKSPERED. — Piou 'oar ? Emañ pell ac'han.

AR WREG. — Nann, n'eo ket gwir... Eul lizer am eus bet digantañ ar sizun diweza.

AN DROUKSPERED. — An dud a varv buan... a-wechou. Kleñvedou a zeu a-daol-trumm, hag ar maro prim-ha-prim war o lerc'h.

AR WREG. — Kreñv eo. Biskoaz ne vez klañv.

AN DROUKSPERED. — A-wechou e teu ar maro pa vezer yac'h : er c'hêriou dreist-holl. Eur froudenn...

AR WREG. — Nann, pell amzer en deus bevet er c'hêriou.

AN DROUKSPERED. — A-wechou e fell d'an dud mervel.

AR WREG. — Petra 'lavarit ?

AN DROUKSPERED. — N'en deus ket kavet a labour peurliesa abaoe tri bloaz. Evel-se e teuer da skuiza gant ar vuhez. Ha neuze, aes eo mervel. Eur gorden marteze, eul lamm en dour yen, eun tenn fuzuilh. Gant eun tenn fuzuilh e vezer lazet dioustu. Da vab a ouie tenna gant eur fuzuilh.

AR WREG. — Va faour kaez Mabig ! Me 'oar ez eo glac'haret. Hogen ne savfe ket e zourn outañ e-unan. (*An Droukspered a c'hoarz. Ar sklerijenn a ya war deñvalaat*). Hogen piou oc'h-c'houi 'ta ? Petra 'glaskit amañ ?

AN DROUKSPERED. — Me eo ene da verc'h.

AR WREG. — Va merc'h ? Penaos e vefe gwir ? Nann, n'eo ket gwir. Gwasa barrad-avel a zo n'hell ket ober droug d'ar re a zo er vered.

AN DROUKSPERED. — Hogen, o eneou a vale.

AR WREG. — Dienkrez eo bremañ. Emañ hec'h ene er Baradoz.

AN DROUKSPERED. — Ha beza ez eus eur Baradoz ?

AR WREG. — An dud vat, pa varvont, a ya d'ar Baradoz.

AN DROUKSPERED. — Mervel a reont marteze, ha netra ken. D'an Ifern ez eont marteze.

AR WREG. — Ar re fall dilezet gant Doue a ya d'an Ifern. Eur plac'h vat a oa anezi. Aet eo d'ar Baradoz.

AN DROUKSPERED. — A gav d'it ? Pa varvas, serri a rejout ar stalafiou. Gouela a rejout. An holl amezeien a zeuas da glask frealzi ac'hanout. Perak e oueles, mar doa aet d'ar Baradoz ? pa vez eur barradamzer en noz, pa yud an avel er siminal, pa strak ar grizilhennou en tan, ha te a gav d'it neuze emañ da verc'h er Baradoz ? Te a oar emañ astennet, yen ha gleb, en douar gleb.

AR WREG. — Pec'het em eus, Aotrou Doue, pardonit d'in ! pardonit da unan a nebeut a feiz... Nann, emañ er Baradoz gant an aelez !

AN DROUKSPERED. — Gouzout a rez n'eo ket gwir. Gouzout a rez, e doun da galon, n'emañ ket er Baradoz. Eur bec'herez touet e oa.

AR WREG. — Eur plac'h vat e oa. Me a oa he mamm ! Me a anavez anezi.

AN DROUKSPERED. — A gav d'it, e gwirionez ?

AR WREG. — Karout a rae an iliz hag ar prezegennou, ha pa veze o labourat, n'oa nemet kantikou a gane.



AN DROUKSPERED. — Marteze n'oa nemet an ton a gare. Karout a rae kana.

AR WREG (*tener*). — Ya, karout a rae kana. Kana a rae o vont gant ar saoud... O va bugel, va faour kaez bugel... Perak e tigorit ar gouliou koz-se ?

AN DROUKSPERED. — Kana a rae e-pad an hañv, pa veze war an hentou estrañjourien o vale...

AR WREG. — Estrañjourien ? Petra he doa-hi d'ober gant estrañjourien ?

AN DROUKSPERED (*gwidreüs*). — Marteze netra. Ha kalz marteze... Piou oa an estrañjour-se a oa o chom en Hendre ?

AR WREG. — Ne ouzon ket piou oa. Penaos e oufen-me ?

AN DROUKSPERED. — Hi a ouie piou oa... Ha soñj ac'h eus eus an devez-se, e-pad m'edod oc'h ober ar foenn, ma teuas-heñ, an heol o lintra war e vleo melen ? Neuze, da verc'h a zilezas he labour.

AR WREG. — Aet oa da gerc'hat laez trenk. Ar wazed o doa sec'hed.

AN DROUKSPERED. — Ha pell amzer e chomas a-raok dont en-dro, ha hi eur plac'h graet da entana kalon eur paotr, gant he bleo du, he daoulagad du, lirzin, hag he divoc'h ruz. Eun deiz e lavaras unan bennak e oa an diaoul en daoulagad-se.

AR WREG. — Ha me a lavar d'eoc'h e oa eur plac'h vat.

AN DROUKSPERED. — Pa voe echu ar foenna, strafuilh a voe enni. Mont a reas da chom e-tal an aod. N'oa ket heñvel pa zistroas.

AR WREG. — Labouret he doa re galet e-pad an eost.

AN DROUKSPERED. — Strafuilh a oa enni abalamour d'eun dra bennak. Kavet ec'h eus anezi eur wech o ouela. Diwar neuze, e chomas hep mont wardro an iliz.

AR WREG (*mantret*). — A-walc'h ! Perak e lakait ar soñjou fall-se em c'halon ?

AN DROUKSPERED. — C'houec'h miz goude e voe beuzet.

AR WREG (*enkrezet.*). — Koueza a reas a-ziwar ar voger dismantret er stank, eun noz... va merc'hig kaez... O, perak degas soñj d'in eus kement-se ?... N'hellit ket va lezel e peoc'h ?

AN DROUKSPERED. — Eul letern oa ganti. Gouzout a ouie an hent. Marteze, gwell oa ganti mervel... Tud an iliz a vez garo ouz paotrezed evelti.

AR WREG. — Nann, n'eo ket gwir. Me 'oar n'eo ket gwir ! Biskoaz n'eo bet evel-se ! Eur plac'h fur oa anezi. Biskoaz n'eo bet evel-se !

AN DROUKSPERED. — Ar verc'h a-wechou a denn d'he mamm.

AR WREG. — Ar verc'h a denn d'he mamm ?... Doue r'am pardono, dre va fazi ne oa ket ! Penaos em bije gouezet ?... Petra he dije graet eur plac'h yaouank paour ?... Gwidreüs oa... Den ne ouie. O, perak n'am lezit ket da ankounac'haat an holl draouse ?

AN DROUKSPERED. — N'hellez ket ankounac'haat. Pedet ec'h eus alies, ha n'out ket bet evit ankounac'haat. Doue n'en deus ket pardonet d'it, moarvat.

AR WREG. — O Doue, lavar ez oun pardonet ! Kas pell diouzin ar soñjou fall-mañ... O Doue, perak ne respontez ket ? (*An Droukspered a c'hoarz.*) Hogen, piou oc'h-c'houi ? Petra oc'h deut d'ober amañ ?



AN DROUKSPERED. — Anavezout a rez ac'hanoun. Dalc'hmat e vezan en-dro d'it. Me eo tasmant da bec'hedou koz.

AR WREG. — Hogen, pardonet int bet, ... gwalc'het gant gwad an Oan. (*Ar feiz dihunet en he c'hreiz gant ar misionou gwechall a sav enni adarre. Hep gouzout d'ezi e stag da gomz e-giz eur prezegour kembreat koz.*) Doue r'am pardono, fall oun bet gwechall. Fall oun bet a-raok beza kavet Doue. Hogen bremañ, kavet em eus hor Salver, ha gwalc'het eo bet va fec'hedou. Gwelet em eus dremm hor Salver, kurunennet gant drein. E-pad ar Vision. Gwelet em eus dremm hor Salver. Savet en deus E zourn, ha galvet ac'hanoun. Kouezet oun war va fenn, ha gouelet em eus, ha kanet gloar an Aotrou. Rak en nozvez-se eo bet gwalc'het va fec'hedou gant an Oan, ha gwennoc'h oun eget an erc'h.

AN DROUKSPERED. — Te a gav d'it ez eo a-walc'h beza pardonet ? « Ha pec'hedou an tadou a gouezo war ar vugale, betek an trede hag ar pevare rummad. »

AR WREG. — Nann, pardonet oun bet gant Doue. N'en dije ket lakaet da c'houzañv ar re n'o doa graet netra.

AN DROUKSPERED. — N'ec'h eus biskoaz huñvreet, p'edo da verc'h war da varlenn, e korn an oaled, e weljes eun deiz an amezeien o tegas d'it he c'horf maro war eur c'hravaz ? (*Ar wreg a guz he dremm en he daouarn. Ar skeudou a fetisa.*) Ha meizet ec'h eus en noz-se e oa ar priz a ranke beza paeet ?

AR WREG. — O Doue, pardonit d'in, lavarit n'eo ket gwir ! Lavarit ez oun pardonet ! O Doue, perak ne respontez ket ? Perak ne rez ket d'ar soñjou fallse tevel ?

AN DROUKSPERED (*sioul-meurbet*). — Te a gred e talv d'it pedi ?

AR WREG (*o c'hounit fiziañs*). — « Eur bedenn a darz er galon, bepred a dizo skouarn Doue. »

AN DROUKSPERED. — Evel-se e vez moulet el levr-kantikou ! Hogen, daoust ha selaouet eo bet bepred da bedenn ? Biskoaz n'ec'h eus pedet en aner ? Ha deut eo da vab dic'hloaz eus ar brezel ? Ha selaouet eo bet da bedenn en noz-se m'edout o pedi dirak an tan hanter varo evit ma tistroje da verc'h hep droug d'ar gêr ?

AR WREG. — Kement a zo c'hoarvezet a zo mat !

AN DROUKSPERED. — Da dammig tiegez n'en deus graet biskoaz berz. Dimezet out gant eur paotr diot ha didalvez. Aet eo peadra da gerent gant estrañjourien. Paour out bet bepred... Ha bremañ, n'eus ket eur gwenneg en ti, ha warc'hoaz eo sul diweza ar bloaz. (*Laouen.*) Petra a lakai d'ar gest warc'hoaz ?

AR WREG. — Emañ va fried e kêr. Arc'hant a dleer d'ezañ eno.

AN DROUKSPERED. — Eur c'hoz votaouer mezo a dle d'ezañ eur skoed ! Da betra e talvezo d'it eur skoed, ma c'hellez tapout anezañ ? Warc'hoaz n'ez pezo mann da rei. E kostez ar chapel e vi. Pep unan a c'hello da welout. Ar verourien binvidik ha marc'hadourien ar vourc'h a lakaio bilhedou. Ha neuze e teuy da dro... pep unan o sellout.

AR WREG. — Doue a gaso d'in arc'hant, marteze.

AN DROUKSPERED. — Ha neuze e lavarint a vouez izel etrezo : « Pegen paour ez int ! Ma n'eo ket eun druez ! M'o dije eur mab mat, a gasfe arc'hant d'ezo, e-lec'h... »



AR WREG. — N'hellont lavarout netra en e enep. Dre e fazi n'eo ket !

AN DROUKSPERED. — Klev ! (*Paouez a ra eur pennadig.*) Emañ da bried o tont en-dro... Emañ o tigeri ar gloued e traoñ ar porz. Ha te a gred en deus eun dra bennak evidout ?

AR WREG. — Tad trugarezus, Roue Meur, selaou va fedenn ! Evidout-Te eo em eus ezomm eus an arc'hant... O Doue, kas d'imp arc'hant, kas d'imp arc'hant !

(*An nor a zigor, hag an ozac'h a zeu e-barz. Dilhad sul du ha koz a zo gantañ, eul letern war enaou en e zourn. Kas a ra al letern a-dreuz d'ar gambr betek an oaled. Eno e laz ar goulou, hag e laka al letern war an douar.*)

AN OZAC'H (*rust*). — Perak ec'h eus kaset ac'hanoun... diou leo ac'han, evit netra ? Me am boa lavaret d'it ! Teñval eo an noz war ar marc'had... koumoul du o kuzat al loar.

AR WREG. — Gwelet ec'h eus ar botaouer ?

AN OZAC'H. — N'edo ket en e stal, nag en e di, na war leur-gêr. E gavet em eus e tavarn al Leon Ruz, mezo-dall !

AR WREG. — Glebiet eo da chupenn. Laka da hini goz en he lec'h.

(*An ozac'h a ya e-barz ar gambr-wele war an tu dehou. Ar wreg, chomet hec'h-unan, a ziskouez holl c'houerventez he c'herseenn. Teñvalaat a ra c'hoaz ar gambr.*)

AN DROUKSPERED (*goapaus*). — Pelec'h emañ an

arc'hant ? Pelec'h emañ an Doue a respont ouz da bedennou ? (*Ar wreg a chom dilavar. Hi ivez en em c'houlenn pelec'h emañ. Kenderc'hel a ra.*) « Leñv bremañ. Rak heñ eo eun doue. Emañ o komz, pe o vont war-lerc'h unan bennak, pe o veaji, pe kousket eo marteze, ha ret eo e zihuni. »

Ar Wreg (*d'an Neñv, en eur bedenn diweza, birvidik ha leun a feiz*). — O Aotrou, laz an touer-Doue-mañ ! (*Chom a ra a-sav eur pennadig. An Droukspered a ziroll da c'hoarzin skiltr.*)

An Droukspered. — Gwelout a rez, n'eus c'hoarvezet netra : emaoun amañ c'hoaz ! Da betra e talv da Zoue ? Marteze n'eus ket a Zoue !

Ar Wreg. — « Er penn kenta, Doue a grouas an Neñv hag an Douar. »

An Droukspered. — Hag o veza ma oa eun Doue madelezus, e lakaas ac'hanout war ar bed-mañ da labourat, da gaout glac'har, da gaout naon. Da zilezel a reas hep arc'hant, e kerz eur mestr hudur. Lemel a reas da verc'h diganit. Da vab ne gav ket a labour. Eur pez diot gwan, didalvez eo da bried. Ha bremañ n'ec'h eus ket eur gwenneg. Eun Doue madelezus, evit gwir ! (*Gwidreüs-tre.*) Er penn kenta, Satan a grouas ar bed !

Ar Wreg (*estlammet*). — Satan ?

An Droukspered. — Ya, Satan eo a ren ar bed. Diskredi a rez war se ? p'ec'h eus ezomm eus eun dra bennak, goulenn digant Satan. « Ne vern petra a c'houlennot em ano a vezo roet d'eoc'h. »

Ar Wreg. — Pedi Satan ?

An Droukspered. — Ya, pedi Satan, evit eur wech. (*Tevel a reont. Emañ ar wreg o prederia doun. Satan a c'hell tapout krog enni, rak kredet he doa en he fedenn da Zoue.*) Gwelloc'h e vefe ! Soñj, goullo e vo da zourn warc'hoaz en iliz, hag e teuy ar c'hester war-du ennout... Ha te a fell d'it goulenn en e ano ?



Ar Wreg (*gwidreüs*). — Roet e vezo ?

An Droukspered. — Roet e vezo.

Ar Wreg. — Bremañ ?

An Droukspered. — Dioustu. Ha te a fell d'it goulenn en e ano ?

(*Ar wreg a zo douget d'hen ober da welout petra a c'hoarvezo. Plega a ra he fenn da ziskouez he deus asantet, hag e stag da bedi. Dilavar e chomont. Neuze e teu an ozac'h e-barz ar gambr gant tiz. Kemmet en deus e chupenn.*)

An Ozac'h (*fromet-holl*). — Hon Aotrou Doue Israel ra vo moulet ! E godell va chupenn goz, kavet em eus... eur skoed ! Saveteet omp bremañ ! (*Ar wreg a sell outañ, saouzanet.*) Ac'hanta, perak ne lavarez grik ? Doue en deus selaouet hor pedenn. Biken ne zouetin adarre, biken ! Sell 'ta... iskis eo ar skoed-mañ... eur pez-mouneiz a vro estren, emichañs. Eur pez-mouneiz teuzet a-raok amzer ar rouanez koz.

Ar Wreg (*gant euz*). — Arc'hant an Diaoul eo... Taol anezañ pell diouzit, taol anezañ pell diouzit, pa lavaran d'it... O, daonet oun ! Pedet em eus Satan d'e gaout, ha selaouet oun bet gantañ... O, petra ober, petra ober ? Gwerzet em eus va ene d'an Diaoul... Gwerzet em eus va ene evit eur pez-mouneiz !

An Ozac'h. — Teurel anezañ pell diouzin ? Ne

rin ket, va gwreg, ha Doue o paouez ober eur burzud evidomp !

AR WREG. — N'eo ket gant Doue eo bet kaset : gant an Diaoul eo !

AN OZAC'H. — An Diaoul, a dra sur... Perak n'en em daolez ket war da zaoulin da drugarekaat an Aotrou evit E vadelez vras ? Biskoaz n'eo chomet eur wir bedenn hep respont. (*Pa gomz an ozac'h eus Doue evel eus eur c'heneil, arabat beza souezet. Doujus-bras e chom en E geñver, e gwirionez.*) Trugarez, Aotrou, tennet ec'h eus ac'hanomp a-dre daouarn hon enebourien. Trugarez, tad madelezus. Kae bremañ e peoc'h, servijer mat ha leal. N'ec'h eus ket kaset kalz d'imp, hogen a-walc'h eo.

AR WREG. — Penaos gwalc'hi va ene diouz ar pec'hed-mañ ? Pec'het em eus a-enep Doue... Devet e vo va ene en Ifern da virviken. Devi a rin er soufr hag en tan. Graet em eus an torfed n'hell ket beza pardonet. Pec'het em eus a-enep ar Spered Glan.

AN OZAC'H. — Sot out, va gwreg, evel en amzer ar Vision vras ! Bremañ omp dinec'h, ar skoed-mañ en deus saveteet ac'hanomp ! Warc'hoaz ez aimp da glevout ar brezegenn, ha pa zeuy ar c'hester e lakain ar pez-mañ er plad, evidomp hon-daou. Kompren a raint, ha neuze e lavarint : « Eur mab mat o deus, a c'hounez bara e gerent. »

AR WREG. — Arabat d'it ober se ! Penaos e c'hellfemp lakaat arc'hant an Diaoul e plad an iliz ? Soñj ennoun, em ene daonet, kollet da viken ! An Diaoul en deus laeret va ene ! Amañ eo bet, an holl abardaez, o touella ac'hanoun... Ha ne welez ket anezañ aze, er c'horn, o c'hoarzin goap d'in ?... O, petra 'rinme ? Kollet oun ! Va fried a vezo war barlenn



Abraham, ha me o pedi hag oc'h aspedi da gaout eun dakennig dour war va zeod. Rak eno e vo leñvadeg ha skrignadeg-dent !

AN OZAC'H. — Foll out, va gwreg, n'eus ket a ziaoul aze. Ha mar deo an diaoul en deus kaset anezañ d'imp, daoust ha ne vo ket c'hoari eun dro gaer d'ezañ, lakaat ar pez-arc'hant-mañ e plad an iliz ? N'eo ket da ober droug ec'h eus goulennet anezañ. Ezomm az poa anezañ da rei da Zoue.

AR WREG. — Ezomm hor boa anezañ da vaga hol lorc'hentez lous. Sede perak ne felle ket da Zoue selaou hor pedenn.

AN OZAC'H. — N'eus netra d'ober bremañ... nemet pedi evidout. (*Plega a ra e benn.*)

AR WREG (*o plega he fenn ivez*). — Re ziwezat eo bremañ da bedi evidoun.

(*Mar c'hoarzit o klevout ar bedenn gaer ha gwirion-mañ, e rankit hen ober gant teneridigez ha kengarantez.*)

AN OZAC'H. — O Doue, n'oun ket evit kompren petra 'c'hoari gant ar merc'hed-se. N'oun ket. C'houi a gompren, avat. C'houi a gompren petra 'c'hoari ganto, gant pep unan anezo. Daskorit d'ezi he skiantvat... daskorit d'ezi he skiant-vat, dre ar garantez a zougomp d'eoc'h, Aotrou. Evel-se bezet graet.

(*Tevel a reont. Neuze e skoer ouz an nor. Skrija a ra an ozac'h hag ar wreg. Skei a reer adarre. Neuze e sellont an eil ouz egile. Eun trede taol a glever. An ozac'h, a oa daoulinet, a sav hag a ya d'an nor. Ar wreg a ya war e lerc'h. Ar c'hliked a sav, hag*

*e-barz e teu eur c'hlasker-bara. Kenedek hag eeun-meurbet eo e zremm. Eur vantell hir a zo en-dro d'ezañ, hervez giz an divroidi. Koz-koz ha kabac'h eo.)*

AR C'HLASKER-BARA. — Tud vat an ti-mañ, pell eo ac'han da gêr ?

AN OZAC'H. — Eul leo... It gant an hent betek krec'h ar menez, ha neuze dre ar gloued en draonienn. Troit a-zehou pe viot degouezet e-tal ar c'hraou-deñved, ha neuze kerzit war-eeun betek an hent bras.

AR C'HLASKER-BARA. — Trugarez, mignon.

AR WREG (*goude beza sellet piz outañ*). — Deut e-barz hag azezit e-tal an oaled da domma.

AR C'HLASKER-BARA. — Yen eo an noz.

(*Dont a ra e-barz hag azeza e kador-vrec'h ar wreg, he deus lakaet e-kichen an tan evitañ.*)

AR WREG. — Dont a rit eus a bell ?

AR C'HLASKER-BARA. — Eus a bell bras.

AR WREG. — Ha pell oc'h eus c'hoaz da vont ?

AR C'HLASKER-BARA. — N'em eus ket.

AR WREG. — Ha karout a rafec'h debri eun dra bennak ?

AR C'HLASKER-BARA. — N'em eus ket naon.

AR WREG. — Sec'hed hoc'h eus marteze. Ha karout a rafec'h eva eur banne laez ?

AR C'HLASKER-BARA. — Nann, n'em eus ket sec'hed. « Ne vevo ket an den diwar vara hepken, hogen diwar bep komz a zeuy diouz genou Doue. »

AR WREG. — Eun den mat a zo ac'hanoc'h.



AN OZAC'H. — Anaout a ra e Vibl, da vihana.

AR C'HLASKER-BARA. — Nann, n'oun ket eun den mat.

AR WREG. — Anaout a rit, avat, komzou hor Salver.

AR C'HLASKER-BARA. — Anaout a ran komzou hor Salver. Dont a ran eus bro hor Salver.

AR WREG (*gant dudi*). — Eus Palestina ? Neuze, anaout a rit Mor Galilea ?

AR C'HLASKER-BARA. — Pesketaet em eus war Mor Galilea.

AR WREG. — Bet oc'h e Nazarez ?

AR C'HLASKER-BARA. — Kerzet em eus e-lec'h m'en deus c'hoariet hor Salver.

AR WREG. — Ha bet oc'h e Bezleem ?

AR C'HLASKER-BARA. — Bet oun e-barz ar c'hraou m'eo ganet.

AR WREG. — Ha gwelet hoc'h eus ar prezeb ?

AR C'HLASKER-BARA. — Gwelet em eus al loened o tebri er prezeb m'eo bet astennet.

AN OZAC'H. — N'eo ket gwir an dra-se. Savet ez eus bet eun iliz a-us d'ar c'hraou, war am eus klevet gant ar baotred a zo bet du-hont e-pad ar brezel.

AR C'HLASKER-BARA. — Me oa eno, a-raok d'an iliz beza bet savet.

AR WREG. — Ha bet oc'h e Jeruzalem ?

AR C'HLASKER-BARA. — Meur a wech.

AR WREG. — Hag e liorz Jetsemani ?

AR C'HLASKER-BARA (*c'houek-meurbet*). — Hag e liorz Jetsemani.

AR WREG. — Eno ez eo bet gwerzet. Judaz a douellas anezañ... evit arc'hant e touellas anezañ.

AN OZACH. — Ya, bepred e lagad war ar yalc'h.

AR C'HLASKER-BARA. — Eur merour eveziek oa.

AN OZAC'H. — N'eo ket evit se e reas an dra-se. Fellout a rae d'ezañ kaout arc'hant.

AR WREG. — Gwerza a reas hon Aotrou evit tregont pez arc'hant.

AR C'HLASKER-BARA. — Tud 'zo o deus gwerzet o ene evit nebeutoc'h.

AR WREG (*saouzanet-trumm*). — Gwerzet o ene ?

AR C'HLASKER-BARA. — Ya, gwerzet o ene divarvel da Satan evit nebeutoc'h. Judaz, avat, a bedas Doue, ha Doue a bardonas d'ezañ.

AR WREG (*buan*). — Emañ er Baradoz neuze ?

AR C'HLASKER-BARA. — Nann, n'emañ ket er Baradoz.

AN OZAC'H. — Emañ en Ifern ?

AR C'HLASKER-BARA. — Nann, n'emañ ket en Ifern... Emañ oc'h ober pinijenn.

AN OZAC'H. — Oc'h ober pinijenn ?

AR C'HLASKER-BARA. — Ya, emañ c'hoaz o kantren war an douar...

AR WREG (*o trouc'ha e gomz d'ezañ*). — Doue en deus gallet pardoni da Judaz ?

AR C'HLASKER-BARA. — Ya, da Judaz ha d'an holl bec'herien gaez : « ho pec'hedou, hag i ruz, a vezo gwennoc'h eget an erc'h. »

AR WREG. — Klevet em eus en deus bet Judaz keuz d'e bec'hed. Degaset en deus da Zoue priz e drubarderez. Taolet en deus an tregont pez arc'hant war leur an templ.

AR C'HLASKER-BARA. — Ya, ha skignet int bet ac'hano dre bevar c'horn an douar, ha kalz droug o deus graet abaoe. (*Tevel a reont holl.*)

AN OZAC'H. — Peseurt pinijenn a ra Judaz neuze ?



AR C'HLASKER-BARA. — Emañ o kantren war an douar, skuiz-meurbet. (*Tevel a ra.*) Emañ o klask an tregont pez arc'hant m'en deus gwerzet e vestr evito.

AR WREG. — Ha kavet en deus anezo ?

AR C'HLASKER-BARA. — O c'havet en deus holl, nemet an tregontvet.

AR WREG. — Ha p'en devo kavet hennez ?

AR C'HLASKER-BARA (*gant levenez*). — Neuze e tigoro ar c'houmoul, ha degemeret e vo er Baradoz en diwez.

AN OZAC'H. — Brao eo ar marvailh-se... hogen n'eo ket gwir.

AR C'HLASKER-BARA (*o sevel*). — Tud vat, diskuizet oun bremañ, ha ret eo d'in mont.

AR WREG. — E pelec'h e kouskot fenoz ?

AR C'HLASKER-BARA. — Doue a bled gant ar golveni. Daoust ha ne bledo ket ganin ?

AR WREG. — Yen eo an noz ; n'hellit ket kousket war an douar.

AR C'HLASKER-BARA. — Meur a wech n'en deus ket bet hor Salver a lec'h da lakaat e benn. (*Emañ bremañ e-kichen an nor.*)

AR WREG (*a-daol trumm, o kregi er skoed a zo chomet war an daol*). — Kemerit an arc'hant-mañ, va den mat. N'eo ket kalz, hogen a-walc'h e vo d'eoc'h da gaout peadra da zebri hag eul lec'h da gousket.

AN OZAC'H. — Petra 'rez ? Arabat d'it dispign evel-se an arc'hant roet gant Doue.

AR WREG. — Ha te a c'hellfe lakaat an arc'hantmañ er plad warc'hoaz, ha soñjal ez eo marvet an den santel-mañ marteze gant ar yenijenn war ar menez ?... Kemerit an arc'hant-mañ, va den mat, ha

bennoz Doue gantañ. Ha fellout a ra d'eoc'h kemer al letern ?

*(Ar c'hlasker-bara a sell ouz ar pez-mouneiz eur pennadig ; neuze eur sell a laouenidigez a bar war e zremm.)*

AR C'HLASKER-BARA *(e barr al levenez)*. — Nann, n'em bo ket ezomm a letern war va hent ! *(Chom a ra a-sav e toull an nor, troet war-du ar gambr.)* Tud vat, emaoc'h tost ouz an Neñv ! Bennoz Doue war an ti-mañ !... Ha ne rofec'h ket ho pennoz d'eur beajour skuiz, a vo echu emberr e veaj ?

AR WREG. — Ne ouzomp ket penaos rei d'eoc'h hor bennoz. Mar kirit e pedimp evidoc'h.

AR C'HLASKER-BARA. — Ya, pedit evidoun.

*(An ozac'h hag ar wreg a zaoulin. Ar c'hlasker-bara a dro e benn war-du ar gambr, ha neuze e c'hoarvez eun dra souezus. Ar sklerijenn a zo en-dro d'ezañ a gresk, ha kemmet eo a-grenn. Eur sked doueel a bar a-dreuz d'e zremm. Neuze e steuz dre an nor. Raktal e paouez an ozac'h a bedi, hag e kemer mantell ar c'hlasker-bara, bet lezet gant hemañ war ar gador.)*

AN OZAC'H. — Sell 'ta, lezet en deus e vantell.

AR WREG. — Kae buan war e lerc'h.

*(An ozac'h a ya er-maez. Eul luc'hedenn a darz trumm. Eur pennad mat a amzer a dremen. Neuze e tistro an ozac'h, strafuilhet-bras. Ar vantell a zo gantañ c'hoaz.)*

AR WREG. — N'ec'h eus ket e gavet ?



AN OZAC'H *(goustad, evel treantet)*. — N'oan ket evit e welout neblec'h. Hogen, p'edon o vont er-maez, ar c'houmoul a voe roget e daou, hag e tarzas eur wezenn vras betek an oabl. *(O sellout ouz ar vantell.)* Daoust ha ne oa ket Eliaz ?

AR WREG. — « Echu emberr e vo va beaj, » emezañ ; « n'eus nemet an tregontvet pez arc'hant n'en doa ket kavet, » emezañ. Klevet ec'h eus ?

AN OZAC'H. — Daoust ha ne oa ket... Judaz ?

AR WREG. — Eur c'hannad a-berz Doue e oa, kaset gant Doue da salvi va ene d'in. *(Gant ar gantol ez a betek ar c'horn ma komze an Droukspered ; n'eus netra eno.)* Gwelout a rez, n'eus netra amañ bremañ ! Aet eo kuit !

*(Ar gambr a zo bremañ leun a sklerijenn.)*

A.O. ROBERTS,
troet gant ROPARZ HEMON.

Notenn. — *Ar pez-c'hoari-mañ, savet da genta e saozneg hag e kembraeg, a voe moulet e brezoneg war eil niverenn* Gwalarn, *Hañv* 1925. *E advoula a reomp amañ, o veza ma ne gaver mui an niverenn-se e gwerz.*

## BARR-AVEL

*Koumoul hag a zered da ziskar an devez*
*evel evned trellet gant marvidigez 'n hañv,*
*a leugn e frond mezvus hon ene didalvez*
*hag a zihun eun tangwall plaouier ennañ,*

*Koumoul hag a rusa da ziskar an devez,*
*ha ne vijec'h ket deut evit doan diweza*
*a varv ganti an eneou, tonket ma vez*
*o strobo 'n Ankou, meder digizidika ?*

*Koumoul hag a zidec'h da ziskar an devez,*
*pellait war eskell an avel vonedus :*
*c'hoant da gement dazont va ene n'en devez,*
*a vir en e gusa eur bugelig sentus.*

G.B. KERVERZIOU.



## LOARIAD

*Al loar ziwelus a sklaera*
*an diventelez voull ha splann,*
*a spisa d'imp he goulou-kann.*

*Trouc'ha 'ran ouz livennou lemm*
*an tôennou arc'hlas o dremm*
*va ene 'n e rannou berra.*

*Me 'drouc'h ouz, suilh an eur disliou*
*va c'harantez : he gwad glan-ruz*
*a skuilh du-hont en heol-guz*

*En neñvou dasrannet amliou*
*e sanka doun a ran, evel*
*war vir an dizastumerez,*

*da eur, a ziwez an devez,*
*al limestra brozeskobel.*

G.B. KERVERZIOU.

KENED

*Doue a ro d'an taro*
*kerniel hir ; d'ar c'haval her*
*bleo ha karnou eo a vo,*
*hag ar c'had a ra skañvdroad.*
*Dent a vez d'al leonez ;*
*sell, adan, da eskell mat !*
*Hag evel angelladur*
*zo d'ar pesk er moriou sklaer,*
*evel-men eo an den fur.*

*D'ar maouezed ez eo bet,*
*avat, rannet pep tra 'rall,*
*roet pe nerz ? ar Gened.*
*E-giz skoed ouz pep skóad,*
*hag anezo neb zo koant*
*a drec'ho ha dir ha tan.*

Brezonekaet diwar ANAKREON,
gant KERVERZIOU (10-5-1941).



# AN NIVERENN AOUR

*Pajennou tennet diouz rakskrid* « Ene al Linennou », *studiadenn diwar-benn an Arz savet gant X. de Langlais ha skeudennet gantañ, hag a vo embannet hep dale.*

AN NIVERENN-AOUR.

Hel lavaret em eus a-gent nouspet gwech ; nep lezenn ne dalvez kement hag an Awen.

Ha neouac'h, ma vefe ac'hanoun eun tad Arzour koz, diskibien yaouank d'in da heñcha, e lavarfen d'ezo pleustri war an Niverenn-aour.

Petra eo, avat, an niverenn aour ?

Karout a rafen lavarout e berr c'heriou he doareou souezus, evit diskleria perak e ran anezi alc'houez aour ar Skiant-Aoza.

N'eo ket evit an Arzourien hepken en deus skrivet Matila C. Ghyka e holl oberennou, enno re a bajennou a jedouriez uhel, ha dreist-holl re a zisplegadennou hir a-zivout lidou iskis an hen-skiantou kuzet.

Ha koulskoude, en arbenn m'en deus Matila C. Ghyka brudet levezon an Niverenn-Aour en eun doare dibar*, e kinnigan d'ezañ, gant eur wir anaoudegezvat, al linennou da heul.

Eürus e vefen ma c'hellfent rei da unan bennak ar c'hoant da vont pelloc'h er skiant-se, kevrinus.

* (Matila C. Ghyka : *Le Nombre d'Or* N.R.F.)





Ar bugel, pa grog da genta en eur baperenn, ne oar tresa warni nemet linennou digempenn.

Tamm-ha-tamm koulskoude e klask aoza e arnodouigou dre rei kempoueziou d'an tolzennou a sav. Ar c'heñver kenta a vo aozet gantañ a vo ar c'heñver dre hanter.

Ma kar, da skouer, eur c'hrouadurig liva ar mor war eur follenn bennak, e lakay linenn an dour da ranna e bajenn e daou damm heñvel.

Eun israrn ouez eo an israrn dre hanter, eur c'heñver eo avat, hag an hini kenta, zoken, a vez treset gant pep den. Keñver ma c'heller arouezia : $1 \times 1$.

N'eo nemet dre heul hennez e klasko an arzour yaouank eur c'heñver all, bravoc'h, dre rei d'ar mor (pe d'an oabl) hanter muioc'h a lec'h eget d'an oabl (pe d'ar mor).

Keñver ma c'heller arouezia : $1 \times 2$.

Pa vo blizidikoc'h c'hoaz e zaoulagad, e kavo d'ezañ ez eo aet re bell hag en deus lakaet re a gemm etre al lec'h en deus roet d'an dour hag an hini en deus lezet d'an oabl. Ha goude beza aet re bell diouz ar c'heñver dre hanter, e teuy adarre war e giz dre sevel ar c'heñveriou $2 \times 3$, $3 \times 5$, ha zoken, en diwez : $5 \times 8$. Da lavarout eo keñveriou tostoc'h-tost d'an Niverenn Aour.

Evit sevel eur reolenn-geñveria, tri zermen d'an nebeuta a zo ret.

Daoust ma 'z eus evit ar jedourien, reolennouranna all niverus, evidomp-ni, Arzourien, ar reolenn ar reisa hag ar bouezusa en arbenn ag he doareou arzel eo hini an Niverenn Aour.

Rak n'eus nemeti hag a c'hell ranna eul linenn bennak e daou damm disheñvel e doare ma vo ar c'heñver a zo etre al linenn a-bez hag he lodenn hira heñvel ouz ar c'heñver a zo etre houmañ (al lodenn hira) hag an hini all (al lodenn verra).

Keñver ma c'heller skriva :

$$\frac{A+B}{A}=\frac{A}{B}$$

Niverennet gant ar jedourien :

$$\frac{\sqrt{5}+1}{2}=1{,}618$$

Aroueziet berr gant Matila C. Ghyka : O barrennet.

---

A-hend-all, setu penaos e c'heller resisaat anezi en eun doare splannoc'h d'an daoulagad :






Tresomp eul linenn AK, trouc'homp anezi e daou damm disheñvel AB, BK, e doare ma vo ar c'heñver etre al linenn genta (AK) hag he lodenn vrasa (AB) heñvel ouz ar c'heñver a zo etre he lodenn vrasa (AB) hag he lodenn vihana (BK).

Aes eo gwelout ne c'heller ranna eul linenn bennak, en doare-se, nemet en eur poent resis. Graet eo bet eus ar poent-trouc'ha se : an Drouc'hadenn Alaouret.

## IMPLIJ AN NIVERENN AOUR.

Daoust ma n'emañ ket amañ al lec'h da zisplega hiroc'h lezenn an Niverenn Aour, setu avat, en eur ger berr, he reolenn implij.



*Linenn da ranna* hervez lezenn an Niverenn Aour.

1. Hanterenna al linenn AB e daou damm heñvel (AK, KB) ha war-dro d'ar poent B tresa KE.

2. War-dro da E tresa BD.

3. War-dro da A tresa FX, spinennek da BD.

X a zo anezañ ar poent-ranna klasket.




*Linenn da beurober* hervez lezenn an Niverenn Aour.

1. Sevel eur garrezenn, o kemer skouer war al linenn AB.

2. Hanterenna al linenn AB e daou damm heñvel (AK, KB).



3. Eus eur c'horn bennak, en-dro d'ar poent K, tresa eur ranngelc'h da drouc'ha AB, hiraet, er poent X.

An tamm linenn hiraet BX eo an hini klasket.

## AN NIVERENN AOUR HAG AN ARZ.

Gwelomp bremañ penaos e c'hell an Arzourien ober eus ar c'heñver-se eur vammenn a geñveriou diniver.

Greomp eun hirgarrezenn alaouret, hag e-barz an hirgarrezenn-se, savomp eur garrezenn. N'eo ket eur garrezenn hepken hon eus treset, hogen war eun dro, eur garrezenn hag eun hirgarrezennig-diabarz, e-keñver gant an hini vras.

E-barz an hirgarrezennig-diabarz-se, e c'hellfemp sevel c'hoaz, mar plijfe d'imp, eur garrezennig all, hag eun hirgarrezennig-diabarz bihanoc'h, e-keñver, hi ivez, gant an hirgarrezennig kenta, hag evel-se betek penn...

Anvet eo bet al lezenn-greski-se : « Lezenn ar c'harrezennou war drei ».

Aroueziet e c'hellfe beza gant an droellenn aour.

Skeudenn ar c'harrezennou war drei, hon eus kemeret da ziazez, n'eo nemet eur skouer.

Skeudennou all, diniver, a c'hell beza ganet gant an Niverenn Aour : hirgarrezennou, hiroc'h pe ledanoc'h, furmet gant hirgarrezennou aour, ouz en em zalla an eil re ar re all, pe staget tal-ouz-tal ; ha c'hoaz skeudennou bennak a ziskouez da genta, a-wechou, beza digempenn-rik, daoust d'ezo beza bevennet dre Vras gant steuennou an Niverenn Aour.





Gwelet hon eus penaos n'eus nemet an Niverenn Aour a c'hell ranna eul linenn e daou damm disheñvel, e doare ma vo al lodenn vrasa, savet evel-se, a geñver war eun dro gant al linenn en he fez ha gant he rannig vihana.

Evel-se n'eo ket hepken an Niverenn Aour eul liamm etre holl elfennou eun oberenn, eul Lezenn-c'henel, eul Lezenn-greski eo ivez.

N'eo ket ret hel lavarout, an doare souezus-se eo a ra galloud ha nerz ha braventez dispar an Niverenn Aour, hag ivez he levezon war an arvestour, bamet e spered gant eul lusk en em ziroll hervez eur mentadur bepred heñvel.

## AN NIVERENN AOUR HAG AR BED.

Ar bed, hag a zo ken founnus e furmou diavaez, ne ziskouez ket da genta marteze heulia eur reolenn-aoza ! Ha neouac'h, ma sellomp a-dost, e welomp n'eus ket kalz a draou ennañ ha na sentont ket ouz al Lezenn-Aoza.

Holl draou, ar Bed beo, d'an nebeuta, a heuilh e lezenn, evel ma sent outi, hi ivez, ar skeudenn m'o deus graet anezi ar re goz arouez an Hollved-e-berr : Ar Steredenn-bempkornek.

$$\frac{AB + BD}{BD} = \frac{BD}{AB}$$

Arouez ken iskis e zoareou, a-hend-all, ma c'heller kavout ivez ennañ holl ventadennou korf an Den, Hollved-e-berr heñ ivez !




Anavezet eo bet gant Henamzeriz levezon gevrinus an Niverenn-Aour.

Hag en eun doare ker splann, zoken, ma 'z eo dre heulia he lezenn eo m'o deus savet Ejiptiz hag Helleniz o oberennou brava.

Krennamzeriz o-unan o deus graet ganti, ha war o lerc'h Mistri-Arzourien ar pempzekvet kantved, diskibien nevez ar re Goz.

Daoust ha n'eo ket Leonardo da Vinci eo hag en deus he lesañvet « ar Mentadur-Doueel » ?



Eur benveg dispar eo an *Niverenn Aour,* eur benveg eo avat ; ha n'eo ket me a ankounac'haio ne c'hell ket eur benveg maro talvezout gwelloc'h eget an den a denn implij dioutañ.

Ha pa vefe eur benveg aour !...

LANGLEIZ
(X. de Langlais).



# Eur Skrivagner Brezonek dianvez

## An Ao. Ar Moal, person koz Sant-Vartin Montroulez

En eur furchal e-touez paperiou koz, unan eus va mignoned, — eur beleg eo, — en deus kavet eun treuziad lizerou bet skrivet tost da gant vloaz 'zo, hag a zo bourrus-tre da lenn.

Al lizerou a oa bet kaset gant an aotrounez a Gervarker, aozer « Barzaz Breiz », hag Herri, aluzener klañvdi Kemperle, d'an Ao. Ivon Ar Moal, neuze person Sant-Vartin Montroulez. Hemañ, a-barz respont d'e zaou genskriver, a save brouilhedou hag a zo bet miret gantañ e-touez ar poziou en deveze digant ar re-mañ. En doare-se e c'heller heulia mat an tabut dre skrid a oa savet etrezo diwar-benn ar gwella doare da skriva ar brezoneg. Kement hini a zo touellet gant studi hor yez a vo diduellet o lenn ar skridou-se.

*

* *

Eun orin a zen e oa Ivon Ar Moal, hervez ar vrud a zo chomet war e lerc'h e parrez Sant-Vartin, e-lec'h ma voe person adalek ar bloaz 1819 betek ar bloaz 1856. Savet en deus bet eun nebeut mat a skridou hag a levriou brezonek. Gwelout a reot, en eur lenn al lizerou am eus komzet anezo, pegen douget e oa d'e gredennou diwar-benn doare-skriva ha



doare-prezeg ar brezoneg. Eun den aheurtet e oa, ha derc'hel a rae mat d'e askorn.

Ne oa ket aes da lakaat da blega ha ne veze ket nec'het o lavarout e soñj diwar-benn Gregor a Rostren, Ar Gonideg, Troude hag e genvreudeur beleien, troet neuze an darn vuia anezo gant ar galleg. « Ar Breutaer Breizek », eun ano hag en devoa roet da unan eus e levriou, a rae anezañ e-unan. Kemeret en devoa ar pleg d'ober eun implij direiz eus al lizerennou *h* ha *çz*. O strewa a rae en eun doare diboell, a-dreuz hag a-hed, en e skridou, diaes-bras da lenn en abeg da se.

Setu amañ an oberou bet savet gant an Ao. Ar Moal, da vihana ar re a zo meneg anezo el lizerou a zo amañ war-lerc'h :

Er bloaz 1843 : « *Ar Breutaër Breizek* », kinniget d'an Ao. a Gervarker ;

Er bloaz 1844, eun « *Hent ar Groaz* », skridig dister a-walc'h, war am eus klevet ;

Er bloaz 1846, daou levrig-all : « *Dibaod eo c'hoas ar Vretoned palefars* » ha « *Meuleudi ar c'horf* » ;

Er bloaz 1848, eur skrid berr diwar-benn « *Kelenn ar Vretouned war dalvoudeghez ar Frankiz en Deskadurez* », hag eul levr a 500 pajenn, e ano « *Barzonegou war drubarderez Jusas* ».

Kavet ez eus bet e-touez ar paperiou koz, evel m'hel livirin pelloc'h, eur roll rakprenerien evit eul levr-all, anvet « *Kroaz Haoür Plouguerne* » Bez' e c'hell an Ao. Ar Moal beza skrivet levriou all c'hoaz marteze.

Petra eo deuet an holl skridou-se da veza ? Kollet eo bet, a dra sur, an darn vrasa anezo. Marteze, koulskoude, o deus gellet hiniennou koueza e-mesk

al levriou koz a zo bet kaset da Lenndi Kervenead. Unan anezo da vihana, *Barzonegou war drubarderez Jusas*, a zo miret e Lenndi Kêr Gemper. N'em eus ket bet kavet morse an tu d'e lenn hag, evel-se, n'ouzon ket petra a zo ennañ. Ar re n'emaint ket o chom e Kemper ne vez ket prestet d'ezo levriou al lenndi. Ha gwaz a se n'eo ken da neb a zo troet da studia al labour a zo bet graet war dachenn ar brezoneg gant hor skrivagnerien goz.

*

* *

Setu amañ, war o hed penn-da-benn, al lizerou deverrus am eus c'hoant d'ho lakaat da lenn. Darn anezo a zo skrivet e galleg ha darn all e brezoneg ; holl, avat, int dudius-tre. E galleg eo bet savet ar c'henta, an eil, ar pempvet hag ar seizvet lizer. O zroet em eus e brezoneg evit lennerien ar gelaouennmañ.

*Kenta lizer*

*An Ao. Theodor Hersart a Gervarker d'an Ao. Ivon ar Moal*

E kastell Kenkiz-Nizon, tost da Gemperle, d'ar c'houec'hvet devez-mañ a wengolo 1843.

Aotrou,

Lennet em eus ha roet da anaout d'ar re eus hor mignoned a zo e Breuriez Vreiz, hag ez oun bet gouest da voda, al levrig, anvet *Ar Breutaer Breizek*, am eus bet an enor da gaout diganeoc'h. Holl ez omp bet a-du da anzav talvoudegez al labour-se, ha stad a zo bet ennomp o welout ez eo bet degemeret,



gant eun ampart a skrivagner muioc'h eus hor bro, al lezennou-diazez a zo heuliet hizio gant an holl Vreiziz a galon hag a skiant diwar-benn an doare da skriva ha da gomz ar brezoneg.

Laouen-bras e vefemp hag ivez lorc'h ennomp, ouz ho kwelout o poania startoc'h ganeomp en hor strivou. Daoust ma n'hoc'h anavezan ket, ez oun bet karget, e-ser ho pedi da asanti diskulia hoc'h ano evit hor mad, da ginnig d'eoc'h eul lec'h en hon touez, rak sur omp e viot amañ unan eus ar re wella. Met, o veza n'eus kostezenn ebet ha n'he defe ket eur banniel, n'eus ket ivez, her gouzout a rit, Aotrou, breuriez ebet hep eur roll-labour, pe, mar kavit re a vrasoni er ger-se, hep reolennou degemeret dre vras gant pep hini eus hec'h izili. Hor pedi a rit, hervez doare, d'o rei d'eoc'h da anaout pa livirit :

*Barnit 'ta va oberidigez, barnit gant lealdet*
*Hag, heb mar, ho parnedigez a vo gen-in selaouet.*

Emaomp, eta, o vont d'hen ober an didroidella ma c'hellimp. O veza ma 'z eo heñvel hor menoziou diwar-benn kredennou ar feiz, skiant ar vuhezegez hag ar vroadelez, ne dalv ket ar boan komz eus kement-se. Evit pez a sell ouz an doare da ijina ha da reiza al labouriou, ez eo disheñvel hor soñj war veur a boent.

Hor *preder aketusa* eo heulia striz an doare-skriva nevezet gant an Ao. Ar Gonideg, hor mestr d'eomp holl. Bez 'en deus ar perz-mat da veza *koz* ha *broadel* war eun dro, da veza kavet en hor c'hosa dournskridou brezonek ha da veza gouest da ziskouez, da neb a c'hoantafe e varn, ez eo diazezet reiz ha gant poell ha war ar brederouriez.

Boulc'het en devoa Dom Ar Pelleter an ero a zo

bet heuliet gant Gonideg. Ar c'henta eo bet o lavarout (Geriadur ar yez vrezonek, p. 5 ha 10) : « al lizerennou *k* ha *w* eo ret-krenn d'ar brezoneg o c'haout... Penaos lemel ar *c* diouz ar groaz-Doue hag e lakaat bepred e lec'h ar *k* dirak an holl vogalennou ha kensonennou ? » (p. 2). Setu ar pez en deus graet Gonideg. Argaset en deus ivez ar *çz* a oa bet lakaet en hon doare-skriva gant an Tad kabusin Gregor (a Rostren) e lec'h an *s* hag ar *z* ; n'edo ket ar çz-se ennañ kent ha ne vez ket kavet e levr brezonek koz ebet. Degemer en deus roet, en hevelep doare, d'ar *g* kalet a weler en hon dournskridou koz ; war ar re-mañ e lenner geriou skrivet evel-hen : *gilkamm, ger,* h. a... Ha ne ran meneg ebet eus ar gwellaennou all a c'hellot kavout en e yezadur keltiek-brezonek, en e c'heriadur brezonek (Delloze, Pariz, leurgêr ar Yalc'h, N[n] 3 : Fournier, e Brest, ha Lefebvre, e Kemper) hag en e c'heriadur gallek ha brezonek embannet gant hor mignon Troude, eun nebeut miziou 'zo, e ti Fournier, e Brest.

Heñvel eo hon doare da sevel gwerzennou ouz an hini a veze heuliet gwechall-goz. Ne anavezomp ket gwerzennou, avat, hag o defe ouspenn pemzek troad, ar pez a zo dibaot a-walc'h. Pa reomp evel-se e lakaomp an distag war-lerc'h an eizvet troad ; ne gemmeskomp morse ar gwerzennou berr gant ar re hir hep digarez ebet.

C'hoant o deus va c'henvreudeur e rofen ali d'eoc'h da lenn kentskrid « Barzaz Breiz », p. LIX, e-lec'h ma kaver displeget, daoust ma n'emaint ket ennañ en o hed, ar reolennou-gwerzoniez a vez heuliet ganeomp. Evit ar pez a sell ouz ar yez, e klaskomp an tu d'ober implij netra nemet eus geriou brezonek-



rik hag a zo anavezet en eur c'horn bennak eus ar vro. Ne savomp ket re nevez morse. Gwelloc'h e kavomp geriou stummet koz-douar eget reou ijinet nevez-flamm. War se, daoust hag intentet e vez bremañ ar ger *breizek* e tu pe du, pe kavet e vez en eul levr koz bennak ? Bez' hon eus ar geriou *breizad* ha *breton*, bet implijet gant Taliesin.

Evel-se ivez, daoust hag *oriad*, hag a zo bet lakaet ganeoc'h en ano hoc'h eus roet d'ho levr, a zo komprenet en eul lec'h bennak evel ma talvezfe kement ha *goubet d'eun dra ?* Nikun ac'hanomp n'en deus klevet ar ger-se nemet o talvezout kement ha likaouer ; klevet o deus meur a hini lavarout *karadek e keñver* h. a. Lavaret e veze *karedik* gwechall. Perak, c'hoaz, lakaat *gwaskellerez* e lec'h *gwaskerez* ha *gwaskeller* e lec'h *gwaskereller ?* (Gwelit Gonideg ha Troude).

Lavarout a rafemp ivez *bolzennet da goueza* ha n'eo ket *gourdrouzet. Bolzennet* a vez implijet pa gomzer eus eur voger a zo war-nes disac'ha. *Goueza,* avad, a skrivomp evel m'emañ ennañ ha n'eo ket *gweza* ; ne lakaomp ar *w*, hervez ar reolenn, netra nemet er geriou a zeraou dre eur *g* (1).

Evit ar reiz e heuliomp boaziou an holl, met Ar Gonideg ha Troude ne faziont ket. Er c'heñver-se, ho pedomp da deurel evez e laka an eil hag egile anezo, hervez ar c'hustum, *ene* ha *iez* e-touez ar geriou gourel.

Evit krenna, e livirin d'eoc'h e kemeromp hor *giziou-prezeg* hag an doare d'o *skriva* e Geriadurioù Gonideg ha Troude, hor reolennou e yezadur dreist

(1) Kement-mañ a ziskouez ne oa ket Kervarker gwall-ouiziek war ar brezoneg.

an hini kenta anezo, hag hon troiou-lavar e-touez an dud.

Bez 'em eus an enor, Aotrou, da ziskleria d'eoc'h ar stad a ra hor mignoned ac'hanoc'h ha d'ho pedi da gredi en hini a ran, ivez, va-unan.

Ho Servijer doujus-meurbet

TH. HERSART A GERVARKER.

Komz a reomp en hor c'helaouenn (*La Revue d'Armorique*, e ti Prud'homme, e Sant-Brieg) eus al labouriou nevez embannet e brezoneg ; ma plijfe kement-se d'eoc'h, e vefen laouen o lavarout eur ger bennak diwar-benn ho hini.

*Eil lizer*

*An Ao. Ivon Ar Moal d'an Ao. a Gervarker*

Gwengolo 1843.

N'oun ket evit leuskel hep respont al lizer hegarat, skrivet d'ar 6 eus ar miz-mañ, am eus bet an enor da gaout diganeoc'h. Kalz re a stad a rit ac'hanoun, Aotrou, ouz va fedi hag ouz va gervel da vont en ho Preuriez Vreiz ken gouiziek all. Ne gredan ket beza dellezek a gement-se ha ne c'hellan ket, a briz ebet, degemerout eur seurt enor. Prederiou va c'harg a vir ouzin da skriva lizerou diwar-benn an traou-se a rankfen gouestla d'ezo muioc'h a amzer eget am eus da ziouerout. N'oun na desket na gouiziek a-walc'h, ha berr en em gavfen alïes. Doare hoc'h eus da gredi, koulskoude, ez eo ar *Breutaër Breizek* eun den ampart war ar brezoneg : ne deo ket. Bez 'ez eo, hep-



ken, goubet da studia e yez, unan karedik d'ar brezoneg ; eun *oriad,* mar kavit gwelloc'h, rak karantez a c'heller kaout evit ar mad kement hag evit an droug, evel m'her gweler re alïes. Doue E-unan a zo, dreist pep tra, karadek e-keñver eneou an dud (*orgeder braz ouz hon eneou*).

Priziit degemerout va gwella bennoz Doue ha fiziit warnoun, koulskoude, bep gwech ma vo kavet va skoazell talvoudus. Re a blijadur am eus o welout an dud ouiziek o pleustri gant hor yez karet, evit chom da ehana pa c'hellan labourat. Ha bremañ, pa 'm eus lavaret kement-se d'eoc'h, emaoun o vont da glask an tu da respont krenn ha berr d'ho koulennou, hervez va galloud.

Evit ar pez a sell ouz ar roll-labour hoc'h eus troadet, n'her c'havan ket mat penn da benn. Ne ro ket Ar Gonideg d'in ar pez a glaskan ; Gregor n'eo ket eur skouer da veza heuliet ; n'em eus ket bet c'hoaz ar berz-mat d'ober anaoudegez gant Troude, met e varn a ran daoust da se. War a glevan ez eo eun diskibl touet d'Ar Gonideg ha kemeret en do, hep mar, boaziou ha plegou e vestr. An hini skianteka, d'am meno, e-touez ar skrivagnerien vrezonek, eo an Ao. Ar Pelleter, ha d'ezañ e roan al lec'h kenta. Anzav a ran e rankfe beza eur reolenn diflach hag heñvel bepred ; roet em eus va soñj da anaout diwar-benn kement-se e-barz va levrig, ha klasket em eus tizout eur seurt pal en eur rei tro d'an dud da varn ar soñj-se. Setu perak em eus skrivet an dra-mañ :

*Oc'h va meuli, oc'h va zamall, ato dign plijadur a reot*
*Mar guelan oc'h gwelloc'h breizek pa gomzot pe pa [scrifot*

Lavarout a rit, Aotrounez, en deus doare-skriva an Ao. Ar Gonideg ar perz-mat da veza broadel ha koz : kosoc'h c'hoaz eo an Ao. Ar Pelleter, ha ken broadel hag hemañ da vihana. Lavaret en deus Ar Pelleter e c'helled ober hep ar *c*. Her c'hredi a ran eveltañ, met eveltañ, ivez, e karfen e virout e-touez lizerennou ar Groaz-Doue. Ha, d'am meno, n'eo ket eur vad vras en deus graet an Ao. Ar Gonideg o lemel kuit ar *c* pa rank e leuskel, koulskoude, e *ch, c'h*... Ar gaou a lakaan c'hoaz gantañ evit beza nac'het ar *çz* a zere, diouz ar gwella, ouz hor gourlañchennou breizat. O veza ma 'z eo houmañ al lizerenn skiltra, e talc'h gwelloc'h lec'h *ss* pe *s's* etre diou vogalenn, eun dra ha na c'hell ket an holl lennerien vrezonek gouzout e dalvoudegez.

Penaos lakaat an diforc'h etre ar *g* kalet hag egile ? Distaget e vo fall bepred gant eul lenner peuzdivoaz ouz hor yez : *eget, ejet*. Lakait, evel an Ao. Ar Pelleter, eun *h* war-lerc'h ar *g*, *eghet*, hag e reoc'h d'an dud distaga mat ar ger-se.

Kement-all a c'hell beza lavaret diwar-benn *giz* Ar Gonideg a oa skrivet *ghiz* gant an hini a oa araozañ, ar pez a laka ar ger-se da veza distaget en eun doare naturel. N'emaoun ket a-du ganeoc'h pa livirit eo kalet ar *g* er ger *gilkam* ; bez' ez eo evit ar wech, avat, e *ger* a vo distaget *jer* gant neb piou bennak n'eo ket desket war ar brezoneg. Lakait an dud da zistaga, dre an desped d'ezo, evel ma 'z eo dleet. Ezomm he deus hor yez da veza skrivet penn-da-benn gant an holl lizerennou a zo ret.

Lennet em eus bet, gwechall, gramadeg an Ao. Ar Gonideg, met n'oun ket bet evit kenderc'hel gantañ, ken fall ha ma 'z eo bet graet. Gwelout a rit e



lakaan e-rez nebeut a dra ar pez a anvit gwellaennou. Va digarezit : priza a ran an Ao. Ar Gonideg o veza m'en deus *dizouaret* d'eomp eun niver bras a c'heriou kollet, hag evit-se e tleomp beza anaoudek en e geñver. Ne lavaran ket heñvel diwar-benn e venoziou, daoust m'o c'havan mat dre vras : met n'en deus ket gouezet o heulia atao en e skridou. Luziet eo e frazennou, aozet fall ha muioc'h emañ warno tres ar galleg eget hini ar brezoneg. Implija a ra bepred geriou brezonek, met, aliës, ne oar ket o lakaat e-lec'h ma 'z eo dleet. Eun testeni a gement-se a zo roet gant e destamant nevez (diaes-bras peurvuia da gompren hag ennañ e-leiz a c'heriou treuzkemmet, hep lavarout gwasoc'h) hag, ivez, gant e gatekiz istorek, pell da veza disi. Fall e teu gantañ ar c'hemmaduriou, eun dra, koulskoude, hag eo dao gouzout evit komz ha skriva ervat ar brezoneg. Ret eo en em ziwall ouz an holl siou-fall-se, Aotrounez, ma fell d'eomp skoazella hor yez.

Evit pez a sell ouz ar barzonegou am eus savet, o zamall a ran holl. Ne glaskan ket beza kemeret evit eur barz pa n'oun nemet eur rimer dister, hag anzav a ran n'em eus anavezet war skiant an aoza-gwerziou nemet ar reolennou a veze heuliet gant saverien-soniou hor bro. Kavet em eus, e-touez labouriou ar re-mañ, eur baperenn voulet, bet savet gant eur barz eus ar XV$^{vet}$ kantved hag a rae gwerzennou a driouec'h troad. Ha diou anezo a zo bet lakaet ganin e traoñ va levrig.

Me ivez, Aotrou, a blij d'in gwelloc'h ar stummou koz pa vez ano eus hor yez vrezonek karet, hag eun dudi e vez d'in pleustri ganto. Karout a rafen e c'helldfemp implija geriou koz bepred, en eur rei d'ezo eur

pleg brezonek, na pa vefe ret d'al lennerien kaout ezomm alïes eus ar geriadur. En doare-se e teufed a-benn da adsevel ar yez bep eun tamm ha da rei d'ezi eur vuhez nevez. Met, daoust da se, ha dao eo chom hep sevel geriou nevez pa vezont gwan, pa vezont ijinet reiz, hervez an doare ma 'z eo stummet ar yez, ha pa ziflukont, dre natur hag hep bec'h ebet, eus geriou brezonek all ?

Respont a ran e c'heller hag e tleer hen ober, ha ne welan ket perak e nac'hfed pinvidikaat ar yez pa c'hell beza graet ken aes all. Rak-se e lakaan, evel anoiou gwan, ar geriou *breizek, bedek*, h. a... a zo ken brezonek ha *gallek, bouedek*, h. a... ha ken aes da glevout ha *brizek, gounidek, talvoudek*. Kent-se e teu ken didro *gwaskellerez* eus *gwaskell* ha *gwaskerez* eus *gwask*.

N'ouzon ket hag-heñ en deus soñjet unan bennak araozoun lakaat ar geriou *oriad, orgeder* da dalvezout kement ha *goubet*, met kredi a ran na c'hell ket beza roet d'ezo eur ster all hervez an implij am eus graet anezo. A hend-all, ne vo graet dismegañs ebet d'in en eur gredi e talvezont kement ha *serc'heg*. Daoust ha Doue E-unan n'eo ket bet anvet *Serc'heg hon eneou* ? D'am meno e c'heller ober implij eus ar geriou-se evit an traou glan evel ma vez graet eus ar ger gallek *amoureux* pa vez ano eus an traou santel. Diouz ma vez ezomm anezo e c'hell beza implijet *karadek* ha *karedik*, met, hervez va soñj, n'o deus ket talvoudegez ar ger *oriad* el lec'h ma 'z eo bet lakaet ganin.

*Bolzennet* a vez graet diouz eur voger pe diouz eun ti, ha fentus e vo atao ar ger-se pa vo graet meneg anezañ diwar-benn traou beo pe draou ar spe-



red. Gwelloc'h, eta, e tere *gourdrouzet* eget *bolzet* ouz *iez* er frazenn ma kavit abeg enni ; merzet e vo kement-se gant pep gwir Vreizad.

Ar *w*, emezoc'h-c'houi, ne dle beza implijet hervez ar reolenn, nemet er c'hefc'heriou a zeraou dre *g*. Ne vern ket d'in ; met perak kroui an diaester-se ha rouestla, en aner, labour ar skrivagnerien vrezonek? Gant an holl lizerennou ret hag evel m'hen distager, emañ ar brezoneg da veza skrivet. Rak-se, ha kement-se a vefe eun dra naturel, e karfen gwelout lakaat ar *w* e kement lec'h ma tistager *ou*, pe lemel ar *w* ha leuskel *ou* e pep lec'h. Gant speredou lemm Breuriez Vreiz e laoskan da welout hag-heñ e c'hell beza graet an dra-se.

Ma vez lakaet e meur a lec'h, evel ma ra an Ao. Ar Gonideg, *ene* ha *iez* e-touez ar geriou gourel, bez 'ez eus ivez Breiziz vat, o c'houzout ar brezoneg, hag o renk e-mesk ar re wregel : ne lavaran ket gant piou emañ ar gwir pe ar gaou. Kredi a ran, avad, ez int gwregel ha, ma n'emañ ket ar wirionez ganin, n'eo ket lavaret ne vije ket bet faziet Gonideg ha Troude, int kennebeut.

Diwar-benn an holl draou-mañ e soñjoc'h ganin, Aotrou, hep arvar ebet, n'omp ket tost d'en em glevout war an doare da skriva hor yez, ar pez a vefe eun dra vat, koulskoude.

Gant Stad vras ez oun, daoust da se,

Ho servijer doujus-meurbet.

Ar Breutaer Breizek.

## *Trede Lizer*

*Hemañ a zo bet skrivet, d'ar 17 a viz here 1843, gant an Ao. beleg Herri, aluzenner klañvdi Kemperle, d'an Ao. Ivon ar Moal.*

Aotrou Breutaer ha Tad enoruz,

Eur miz tremenet ' zo, an aotrou Boussard, aluzenner leandi ann Ursulined, a ghennigaz d'in, evel euz ho perz, ar *Breutaër Breizek*. He drugarekaat a riz, ha lezel a riz ganthan al levrig-se, dre m'a edo dija em c'herz ; he vet am boa digant an aotrou de la Villemarké. He lennet am boa gant kalz a blijadur ; hag hen anzao a rann, he gavout a riz, d'ar penn kenta, iskiz ; goudeze c'houekoc'hik, ha d'ann divez, talvoudek.

Ne wienn-dare piou ' oa an oberer anezhan, hoghen derc'hend deac'h e kleviz e oa c'houi a oa, hag en em hastann da skriva d'eoc'h va c'hen-levenez.

Da ghenta, ho trugarekaat a ran da veza bet koun ac'hanoun, ha da veza va fedet zoken da dremen ho labour dre va c'hroer. Mont a rann d'he ober, hoghen goustadik a hejinn. Karet am bije, Aotrou, ho pije heuliet penn da benn doare-skriva (orthographe) an Aotrou Gonidek. Ni Breudeur euz a Vreuriez-Breiz, ni hon euz en em glevet d'hen ober, nemet en eun tri pe bevar leac'h ; chetu hi ama : ni a skriv *orghed, pigna, drailha, goad* e-leac'h *orget, piña, drala, gwad;* na lekeomp an daou *w* nemed er gheriou pere a zeraou dre al lizeren *g* evel *gwerc'hez ;* hag er gherik *war ;* mez skriva a reomp *koueza* ha nann *kweza*, etc...



2° An diskouez (titre) euz ho levrik na blij tam ebet din. Ar gheriou *oriad, orghed, orgheder*, n'int bet implijet bete vrema nemed e gwall-zoare, evel pa gomzer a garantez gadal.

Me ' em bije lekeat : Mignon braz ar Brezounek, iez kaer he Vro. Droug a ra d'am daoulagad gwelout ar gherik gallek *et* skrivet evelhenn *a, ak ;* red eo skriva *ha, hak :* Iann hag he vamm. Alies e likit al lizeren *h* eleac'h n'euz ezomm ebet anezhi ; gweachall he laoskit a gostez pa renker he lakaat. Dre skouer : dre ar bed *he* red, skrivit : *e* red ; henebi, prederet *hem* euz, *hem* galloud, *henklask, ham* euz, a *ouz-hon, anavez-han, hez-houn, henkrez, hemban,* n'euz ezomm a *h* ebet er gheriou-ze, epad ma renker he c'haout er re-ma : *anvet, epken, ada, ardis, e lakaat*. Na pebez froudan da skriva enn doare-ma: *hez-houn, a ouz-hon, e c'hanavez-han*. Skrivit *ezounn, a ouzonn, ec'h anavezenn.*

Lakaat a rit ivez ar staghellik (trait d'union) enleac'h ar skrab (apostrophe) : *ar pez-zo, pa zeo-ta, mar-zint*, etc... Skrivit : *ar pez ' zo, pa 'z eo ' ta, ma z'int*. Goudeze c'houi lez a gostez ar staghellik pa ve red he gaout ; evel : *ne deo*, skrivit *ne d-eo*, ne *d-ounn*, mar *d-oump*, etc... Likit ivez ar skrab er gheriou-ma : a ra *d'in*, red e ve *d'eomp*.

Ar pez ' zo gwasoc'h, lakaat a rit *femel* ar gheriou *iez, ene, brezounek*, hag hi *mal* e peb bro. *Ofern* oc'h euz ivez lekeat *mal*, hag hi *femel*. Eur gherik bennag am euz kavet ha n'am euz ket ho foellet, evel : *tud hentre, enn he c'hropooz, za da aze, den marvuz, da Zoue ar pez a dleez. Let* evit *dleet* n'em euz ket he glevet morse. *Stroll goarieziuz* a zo e gallek « assemblée jalouse ».

D'an divez, Aotrou mad, ar penn diveza euz ho levrig neket glan aoualc'h a c'heriou gallek. Ne ket d'inn-me, krouadurik, a oa d'ober d'ehoc'h merzout an traouachou-ze, mez pa hoc'h euz va fedet d'hen ober, va digarezit. Me garfe gwelout kalz evel d-hoc'h-hu o skriva e brezounek, rak kredit-hen, bez ez ounn ivez eur mignoun hizidik d'hon iez koz.

Chetu perak em euz skrivet d'e-hoc'h e brezounek evit en em voaza muioc'h mui diout-han ha ghellout divezatoc'h labourat d'he harpa, ma lez Doue ganin buhez.

Ho temata (saluer) a rann, Aotrou, euz e greiz va c'haloun, hag ho pedi a rann da gredi ez oun gant doujanz hag azaouez ho servicher vuel.

HERRY, *belek*.

*Pevare Lizer*

*An Ao. beleg Ivon Ar Moal d'an Ao. beleg Herri*

Here 1843.

Va mail keaz ha kenvreur dellezus
Aotrou Keaz, va breur dellezus,

Me ho trugareka a galoun dibrenn euz ar boan ho c'heus kemeret ac euz ho madelez dispar da veza roet dign kentel talvoudek.

Oc'h tud gweçziek e pep amzer e tere kentelia ar re a ve azen.

Hen deraouëghez kenta, Adam, gant Doue kenteliet, da Eva a roas kentel, hac ho daou a c'houdevez, ho holl bugale, gwel pe wel a ghenteljont. Euz a



neuze da virviken, da viana keit a ma pado ar bed, douelez he deuz urzet d'ar re vras kelen ar re vian.

Oc'h va c'helen eta, Breur, ho c'heus great eur persmad a sentet oc'h urzou Doue hon tad. Mil bennos deoc'h a ghement-ze. Kredit start n'ho c'heus hen ket great d'hen dibalamour, ho preur koz a vezo anaoudek a ghement-ze ac a lakaio heviziken da dalzout ho kelennadurez ; da viana, he ioul a vrema eo ober he oll strif evit dont a benn a ghement-ze. Gant ar skor a Zoue ne zislavaro ket mar ghel ar pez hen deuz araokeat en he oberik :

*Oc'h he veuli, oc'h he damal, ato dezhan plijadur a* [*reot,*
*Mar guel hoc'h gwelloc'h breizek pa gomzot pe pa* [*scrifót.*

Açzant houn gheneoc'h, breudeur, pa skrivit : *pigna, drailla, goad*, rac ar brezounek a c'houlen beza skrivet evel m'her souner : hoghen dishenvel da viken epad ma scrifot *orghet* e-leac'h *orget* (1). Ne welan ket sklear an abek ho c'heus ive da lamet an diou *w* euz ar gherik *kweza* kentoc'h eghet eus *gwal*. Ar memes soun, ar memes abek ho goulen hen eil hag hen heghile, a me garfe ho lakât e kement leac'h a zoug pe a soun *hou*. Ne fell ket dign dianevella deoc'h ama kemment ham euz danevellet hem lizer d'an Aotrou Wilmarké. Sellit en-han var an draze koulz a war ar pez a gomzan euz an Aotrou Gounidik...

Daoust ma-z-oc'h belek, breur, o kuelan ker mor-

(1) An eil ger e-lec'h egile en deus lakaet an Ao. ar MOAL, dre zievezted moarvad, rak ober a rae atao gant *gh* dirak *e* hag *i*.

c'hedus ac hen-all, ar pez na dlefe ket beza ; ne houfen bihan açzanti gheneoc'h na elfet rei d'ar gheriou *oriad* ac *orget* kement a dalvoudeghez er mad evel ho deuz hen droug. Doue he-unan a ne deff-hen ket galvet her skritur orgheder kalz traou krouet : *Deus est amator veritatis et animarum.* Oriat bras eo eus an holl dud, ac hervez va c'hreden, ne welan ket e rafet dismegans dezhan oc'h her ghervel er ghiz-se.

Ho pedi a ran, eta, na viot ket heviziken ken aounik e kever traouachou ken dister. Goalc'hit mad ar gheriouïgou-ze ac he c'hellot heb skorpul evel heb nados ho staga oc'h an traouachou glanna. Droug a ra eme-c'hwi d'ho taoulagad (me am bige skrivet : poan a ra d'in) gwelout (List ho *kwelout* a gostez a skrifit hardis : *gwelet*). Ne herguigu ket gheneoc'h na war an *a* na war an *ak*, a nebeutoc'h c'hoas war an *h*. Hen eil ac hen eghile en hem gredan aoualc'h beza faziet, ac anzao a ran ouzoc'h n'hem euz skrivet betek-hen an traouachou-ze hep reiz ebet, nemet d'an avantur, a koun mad ham 'eus da zioual gwel mar gallan hen amzer da zont. Roit din-me *ha* ac *hag* a me a roio deoc'h en ho leac'h *ha* ac *hac*, ne meus affer hebet eus ho *hag* e nep leac'h. En hem glevet a raimp divezatoc'h war an implij da ober euz an *h*. Mar ho c'heus, Breur, droug en ho taoulagat o velet ar pez a gredit faziou, me ham eus aliez kalounwask o velet hiniennou.

Staghellou a skraberez ne dhint holl nemet ravoderez, hac an amzer ha ello marteze ho staga hac ho skraba evel ma c'houlennit. Tremenomp, eta, buan d'an ene, a bini, heb abek, e fell deoc'h ober eur paotr epad m'he grhan-me paotrez. Guelomp war ghement-se a me ham be abegou mad da rei deoc'h ?



Diouallit, mail, taolit spled-mad, va skolier, me gred e maoc'h e fazi bras. Kaer ham ' eus-me goulen digant kement ho deus eun anaoudeghez bennac, a be gener a speçz ha reont an ene, holl e leveront dign he zeo kentoc'h *fumel* eghet *mal*. Goulennit ho-c'hunan digant ar Vreiziadet palefars eus ho pro, ha me gred e leverrot souden eveldhon : an ene ne ket eur paotr. Rac daoust petra hen deus skrivet ar manac'h Gregor war an dra-ze, heb rei abek hebet, hac en he c'houde hor mail bras Gounidek, a Troude war he lerc'h, e welomp kement zo bet a vaillou bras en Israël o c'hober an ene *fumel* kentoc'h eghet *mal*.

Ar c'henta mail talvoudek, eun nebeut araozomp, eo bet an Aotrou Yaouanc, persoun Plougoulm. Hoghen lavaret a ra en he gantikou I, follen 41. Cantic Santez Thereza : *Va ene dioc'h ar chadennou pere siouas he dalc'h affliget*, ha nan *hen* dalc'h, a d'an eil, sklerroc'h c'hoas, er follen 116, Cantic an affeil : *d'an ene eo quer mortel an distro en he fec'het*, a nan en *he bec'het* evel m'hen divije skrivet m'hen divjie kredet an ene *mal*.

En he raok, an aotrou Ropars, persoun Kast, a ziskuez beza er memes kreden o skriva en he Voquet ar Mission, follen 33 : *Ar pec'het marvel a lam digant an ene he oll vadou, lamet a ra diganti ar vuez, ober a ra dizi mervel ; pa zisparti an ene dioc'h Doue, an ene a goll he buez*, e-leac'h *he vuez*, ma hen devije he c'hredet *mal*.

An Aotrou Bris a lavar ive er Finveziou diveza, preparation d'ar maro, follen 58 : *confi d'an ene da sortial euz e c'horf* e-leac'h *he gorf* ; hac er follen

60 : *ra dui an elez da zigemeret hoc'h ene pa sortio eus he c'horf*, a nan *euz he gorf*.

Ne dhan ket larkoc'h, aotrou, klaskit ive hac e keffot. Kement-ze a zo aoualc'h evit diskuez deoc'h ne dhe ket me vahunan eo a ra an ene *fumel*. Kement-all a hellfen de lavaret deoc'h euz ar *iez*, mes an amzer a zo re ver evidhon. Rac-ze en hem zalc'han hem c'hreden. *Ofern* a gredhan euz an diou gener, dre-ze e c'heller he ober an eil pe heben, an eil pe heghile.

Strol kengoariezius, kenoazus, kendamouezus, evel *jalousie* hac *émulation*, ma na dhint c'hoarezet, a gredan da viana kinitervezet kompez. Ne ket heb gouzout dign eo an divez eus va levrik nebeutoc'h glan eghet he zeraoüeghez. Lakeat hem euz enhan a ratoz-mad, loden an dud *hentré* (pauvres gens) a *kropoos va mamm-goz* anavezet gatho evit he justin, rac heviziken, c'hwi er goar, e renkimp ober eus hor brezounek diou iez, hini an dud gweçziek hag hini ar re hentré pe dizisk. Kement-ze, da viana, a bado c'hoas pell, daoust d'an strif a rear.

Distrohomp brema d'an *h*. Ne ket eur frouden evidhon, breur, implija an *h* ken alies evel ma ran, mes eun ioul pounner, eur c'hoant direiz marteze eus va speret, pini a ra dign kredi ez-eo ar c'hiz-se, an doare-ze an dereatta evel an dalvoudeka evit harpa hor iez kaer breizek. Me garfe e c'halfet en hem glevet holl da lakat *h* dirac an darn vuia eus ar gheriou deraoüet dre ar vogal e-unan A, E, I, O, U, a dirac an holl rac-hanvou a komzou a bere an dibenn a ra : an, on, int, imp, omp, oump. Koun mad ham eus da skriva hen doare-ze en amzer da zont daoust ma hen em welan kalz henebourien : c'hwi



gant ho preudeur euz ho preuriez gweçziek a gavo kalz da lavaret war an dra-ze.

Daoust, gouskoude, d'ar pez a gountot hac a leverrot, daoust d'ho parnedighez war an oberik dister ham euz c'hoaz koun, hep dale, da lakat e sklerigen, ho pedan holl da gredi ez oun a vrema hac e c'hioulan beza gant lealded da virviken, euz ho kweçzieghez huel, ar paotr mevel an disterra.

Breutaër Breizek,

pe mar kavit guel Y. Moal, persoun e Sant-Martin lez Montroullez.

### *Pempvet Lizer ..*

### *An Ao. Ar Moal d'an Ao. Herri*

Va c'henvreur ker,

Peógwir ez eus eun digarez mat evidoun, e roan tro d'eoc'h, laouen-bras, da gavout abeg ennoun adarre. Pismigit, eta, en hoc'h aez ha didrabas ; ne vin ket feuket ganeoc'h. Ha livirit d'in ho soñj diwar-benn al levrig tano-mañ a ginnigan d'hor Breiz-Izeliz vat, er gwall vare m'emaomp ennañ, evit rei d'ezo da anaout ar risklou a zo ouz hor gortoz hag o alia da sina ar skridou a vo savet evit goulenn ar frankiz e kelennadurez ar skoliou.

Talvoudus e vo al levrig-se a hend-all, daoust ma n'eo ket keltiek a-walc'h an danvez anezañ, da rei d'hor Breiziz da c'houzout e peseurt riskl emañ ar Relijion, ha d'o c'hentelia war hor brezoneg ker a garit evel ma ran va-unan. Diskouezit-heñ d'an Ao.

a Gervarker... C'hoant am eus e vefe embannet gantañ er « Revue de l'Armorique », hep diskulia va ano. Ma kreder e vo aes a-walc'h ober an dra-se, e c'hellfe, d'am soñj, beza moulet meur a vil skouerenn anezañ da veza skignet war hor maeziou. O veza ma tle an Ao. Ar Go chom eiz deiz en ho tolead, ho pedan d'e rei d'ezañ pa ' z ay kuit ha da gredi ez oun bepred

Ho servijer gredus-meurbet ha kenvreur.

*C'houec'hvet Lizer*

*An Ao. Herri d'an Ao. Ar Moal*

Tad mad ha mail doujet,

Ne ket evit pinsal ha danta eo e skrivann d'ehoc'h ar weach-ma ; hoghen evit ho trugarekaat eo euz ar vadelez hoc'h euz bet da zigas din c'hoaz 'eunn oberik diouc'h ho toare.

N'en em gavann ket kré a-walc'h da c'hourenn ouz-hoc'h va-unanik, ha d'en em frota ouz ho *hachou* kel lemm, ha va c'hamarad, an aotrou de la Villemarqué a zo e Paris, ha na zigouezo er ghear nemet da zivez ar miz-ma.

Neuze ni gaozeo ha diwarbenn ar *c* ha diwarbenn an *h*. Da c'hortoz e chouminn em c'hroazik-Doue da zeski lavarout a, b, k ; hoghen c'houi pehini a zo eat en ho p, a-ba, penaoz a livirit-hu ca, ce, ci, etc... pa n'ho likit morse en ho levriou ?

Eur gherik c'hoaz, pa ema-oump, war ann Ene. Ann ene a c'hell beza *fumel* dre gostez Montroullez ;



hoghen dré-man, ni he c'hra bepred *mal.* Ni ' lavar ; eun ene *mad,* eur galoun *vad ;* va ene *paour,* va c'halon *baour ;* eun ene *gwenn,* eur galoun *wenn.*

Enori a rann ar mailhed hoc'h euz galvet d'am barn, hoghen n'ho c'havanr ket difazi, re a c'hallek a ioa en ho fenn ha dirak ho daoulagad pa oant o skriva ho levriou.

Me am euz ivez mailhed d'am skoazia. E Cantic ann ene devot. *Ann ene ar c'haera dira-z-oc'h kent, va Jezuz — Va ene paour am euz lazet — Ann ene eürus o tilezel ann ti euz he gorf bennignet.*

En eur achui, Aotrou, e fell d'in kinniga d'ehoc'h ivez d'am zro, eur c'halvadennig am euz great d'am c'henvroïz, hag am euz sonch da lakaat war benn va C'hanaouennou e-leac'h galleghérez ann Aotrou de la Villemarqué. C'hoarzin a reot oc'h va lenn : gwel a-ze.

Demat d'e-hoc'h hag azaouez euz a berz

Ho servicher vuel : HERRY.

*Seizvet Lizer*

*Skrivet eo bet gant an Ao. Sauveur, vikel-vras e Kemper, d'an Ao. Ar Moal evit e drugarekaat da veza kinniget d'ezañ eur skouerenn eus e levr anvet « Hent ar Groaz ». N'eus ennañ nemet meuleudiou evit person Sant-Vartin há ne gav an Ao. Sauveur abeg ebet e labour an oberour.*

*Daoust ma n'en deus ket bet ar vikel-vras perz ebet en tabut dre skrid a oa savet etre an Ao.Ao. Ar Moal hag Herri, e lakaomp e lizer penn-da-benn,*

*amañ war-lerc'h, o veza ma ro da c'houzout soñj unan eus pennadureziou an Eskopti ar mare-se diwar-benn ar brezoneg.*

Kemper, d'an 13 a viz c'houevrer 1844.

Aotrou ha mignon ker,

Emañ an Ao. Alexandre (*neuze sekretour an Eskopti*) o vont da brezeg komz Doue en ho kêr a Vontroulez. Kavout a ran an tu, evel-se, d'ho trugarekaat da veza bet ar vadelez da ginnig d'in ho levr nevez : « Hent ar Groaz ». Bez 'ez eo al labour-se eun testeni eus ho strivou da lakaat ar feiz da greski e-touez hor Breiziz vat ha da wellaat o yez : kollet he deus houmañ kalz eus he glanded kenta.

A-vec'h ma c'hellfe bremañ hon tadou koz hor c'hompren ma tistrofent d'ar vro o deus kuitaet eun nebeut kantvedou 'zo. Ne vefemp ket gouest d'o c'hompren hon-unan.

Anat eo kement-se pa welan pegen diaes eo meiza eun niver bras eus ar geriou a zo e-barz ho skridig.

Ret e vo poania kalz c'hoaz a-barz lakaat ar Vretoned da gomz o yez evel ma oa gwechall. Evit kas eur seurt tra da benn, e vefe dao kaout eur skol ha n'he defe nemet ar gefridi-se d'ober ; hag hizio an deiz, pa 'z eur ken trelatet gant ar galleg war hor maeziou, em eus diskred ec'h asantfed implija an amzer a ouestler da studia ar yez-se evit pleustri gant ar brezoneg.

Displega a ray d'eoc'h an Ao. Alexandre, dre ar munud, an nevezentiou a zo c'hoarvezet e Kemper ha tro-war-dro : n'int ket bourrus-bras. Kresket eo eun tammig ar firbouch a zo bet savet en dro d'ar skri-



dou a dleer kas d'an diou Gambr evit goulenn ar frankiz e kelennadurez ar skoliou. N'ouzon ket hagheñ e kemerer preder gant an dra-se e Montroulez : eur gudenn a bouez eo, koulskoude, hag a sell kalz ouz ar relijion gatolik.

Pedomp evit ma teuy an holl bennadureziou pe o c'hannaded da gompren ha d'ober o dlead penn-dabenn en he c'heñver.

Ho mignon karadek ha gredus : Sauveur, vikel-vras.

*Eizvet Lizer*

*An Ao. Herri d'an Ao. Ar Moal*

Aotrou ker,

An aotrou Boussard, n'ounn pe zeiz, en deus roet d'in euz ho perz daou skridik brezounek lekeat e gwerz, unan arwezet : « *Dibaod eo c'hoaz ar Vretouned palefarz* », hag egile « *Meuleudi ar c'horf* ». Lavarout a reaz ivez d'inn penaoz edoc'h e par da lakaat e goulou eul levr talvoudek hag hir a bemp kant eneben da nebeuta.

Plijadur vraz am euz bet o klevout kement-se. Hogen, Aotrou ker, ho pedi hag hoc'h aspedi a rann, me ha va c'henseurted, d'en em lakaat a-unan gan-e-omp enn ho toare skriva. Eur gounid kaër a ve kementse d'hor brezounek. N'euz mui a vraz a gemm entrez-omp ; laoskit en ho ti-annez an darn vrasa euz ho *hachou*, ho *ceiou* besk ha lostek *c, ç* ; eilvedit pe doublit aliesoc'hik al lizerenn *n* pa renker he lavarout stard pe freaz, ha chetu ni unvan, laouen ha kre.

Mes, eme c'houi, nag ar *g* dirak *e, i ?* nag an *s* etre diou vogalen ? Biken n'e zui ar Vretouned a-benn da ouzout penaos ho lavarout ?... Sal 'ho kras, aotrou, eur gentel, unan hepken a zo awalc'h evit ober d'ezho gouzout an dra-ze ; egiz ma ho deus ezomm ivez euz eur gentelik evit deski penaoz lavarout *heghile* ha *burzudueza.*

Kentel evit kentel, me gav d'in eo esoc'h va hini da zeski, ha goude holl, petra dal d'eomp-ni klask doareou all da skriva estr'eget hini an aotrou Gonidek ? He levriou ha re he ziskibled a c'hounit ar vro, hag ar skrivagnourien pa deuz c'hoant d'en em glevout evit ober eun dra bennag a vad, a renk ober diouc'h he c'hrammel ha diouc'h he c'heriadur (dictionnaire) pe bennsaouta (gavacher, en français) tu-ma tu-hont pep hini hervez he faltazi. Gouzout a rit hoc'h-unan penaoz levriou an tad Gregor a Rostrenen n'int ket reizet ker klok ha re an aotrou ar Gonidek. Meur a zen gwisiek am euz klevet o veuli labour ar Gonidek, ha n'em euz klevet nemet re o tamallout doare prezek ha doare skriva an tad Gregor.

Grit eta eveld-omp-ni, Aotrou mad, hag oc'h en em skoazella an eil egile, ni skigno hol levriou etouez hor breizis, ni zesko d'ezho ho lenn hag ho foella, hag, hep dale, an dud gwisiek a hello skriva e brezounek levriou mad, levriou kaër, ar pez a girint, hep kaout aoun da veza kemeret gant ho c'henvroiz evit divroidi ha prezegerien trefoet.

Eur gerik brema war ho taou skridik, mar d'eo ho trugarez. *Ar Vretouned palefars* na blij d'in nemet eunn nebeut, taol chans dre 'n abek ma oun tamallet enn-han, rak ar wirionez a zo kasaüz da nep a zo kablus. Mar d'eo mad awechou en em wenna, e livi-



rin d'eoc'h ne ket eaz trei e brezounek lizeri great e gallek hep derc'hel eunn draik bennak euz ar skiant hag euz ann izign gallek. Meur a hini a labour da drei al liziri-ze e brezounek, pep hini a ra gwella ma c'hell, hogen n'omp ket holl maillou breizek. Koulskoude beza ez euz ebarz al levrouigou-ze peziou brezounek ha ne d'int ket da veza disprijet.

C'hoant am be da henvel d'eoc'h lizeriou an Douar Zantel, va labour-me int ; mar dellezont meuleudi gwell a ze, ma na dallont netra, goa-me ! rak n'oufemp ket ober gwelloc'h.

War gement-ma, aotrou ker, e kemeran an hardisiegez d'ho pedi da labourat kevret gan-e-omp ebarz an ober mad-ze euz a Vreuriez ar Feiz ; ha mar hoc'h euz c'hoant da ober tud laouen hag eüruz, likiit e brezounek evit abenn miz kenver :

1° Les Pères du 6° Concile de Baltimore à MM. les Directeurs, page 393 ; 2° Lettre du Père Rougeyron, page 397. Ces deux lettres commencent le N° 108, dernier venu.

Mar oc'h euz ar vadelez d'hor skoazia e kement-se, livirit eur gerik d'in evit ma lezinn an daou lizer-ze en ho karg.

Evit *Meuleudi ar c'horf,* mad ha talvoudek her c'havan panevet ann doare-skriva, rak diez braz oc'h da lenn, diesoc'h c'hoaz, eme meur a hini eget lizeriou Breuriez ar Feiz.

N'hellan ket skriva hirroc'h, pe va lizer n'ez aï ket hirio da Vontroulez.

Ho servicher vuel ha kalounek.

Henry, belek ann hospital pe ar c'hlanv-di e Kemperle.

2 a viz here 1846.

*Navet Lizer*

*An Ao. Ar Moal d'an Ao. Herri*

5 here 1846.

Va mignon keas,

Gand va holl c'hoand da veza hetus deoc'h e pep amzer hac e pep tra, en em welann rediet gwskoude breman da lavaret nan e leac'h hia.

Daou dra a vir houzign da ober deoc'h ar blijadur a c'houlennit dighenen : 1ª an amzer. Etre haman ha mis mae kenta, na welan na tro na tu evidhon da ober ar pez a c'houlennit na da brederia e traou her ghiz-se daoust peghen talvoudec int gwscoude. An habec a ghemend-se eo eur mission pini hem euz hioul da lakat rei d'am parreçzionis e mis mae ha pini a c'houlen va holl striv hac holl amzer. An eil eo va doare dishenvel da skriva dioc'h hoc'h hini ; kredi a ran stard ne aotrefac'h ket rei heberch en ho lizerou ar feiz d'ham doare skriva. Gwscoude n'ham be kemheret ar boan da drei e brezounec eun dra bennac delhezus evid beza lakeat her c'helaou talvoudec-ze e karfen ho guelet gwasket hevel m'ham be ho skrivet hac embannet e dremm dirac an holl hervez va doare. Rac-se grhit trugarez dign ha va didamallhit dre na aotrean ket breman ar pez a c'houlennit. Divezatoc'h mar ro Doue buhez a yec'hed dign me raio gant levenez ar pez a c'houlennit, gand he c'haçzanthot va gwaska hevel m'ham bezo skrivet, rac n'houn ket c'hoas dare d'en hem ghemmha.

Va mignon paour ha va breur, me garfe beza euz



an hevelep mouëz ha menhoz gheneoc'h war hon doare skriva hor brezounec, hoghen, na hellan ket her beza c'hoaz, rac petra benhac ma zhoun pell dioc'h kredi he venn difazi ha didamall, e kredan ive gwscoude beza kent tost d'or wirionez hac hen-all ha mar hem euz-me hezom kemha war ghemend-ze, ho c'heuz ken etrezoc'h kemend a hezom a-mên.

Me garge, breur, beza bet tostoc'h d'eoc'h bepred heghed na d'houn evid diviza gheneoc'h war ghemend-se. En hem ziskleria dre skrid a ve re hir hac a c'houlenfe mui a amzer heghed n'ham eus. Kendse he peurc'hrann hep mont larkoc'h oc'h ho pedi d'ham c'hredi evid bepred

Ho koaz feal ha kalounec.
Y. Moal.

*Dekvet Lizer*

*An Ao. Herri d'an Ao. Ar Moal*

Aotrou mad,

Eun draïk re bell ounn choumet hep ho trugarekaat evid ar vadelez vraz hoc'h euz bet da zigas d'in ho pikol leor, ho *Parzonegou war drubarderez Jusas*. Hogen va anaoudegez vad ne d'eo ket biannoc'h evit-se, ne deuz great nemet kreski gant an amzer. Red a oa d'in lenn da genta ho leor penn-da-benn, evit gellout barn d'am diviz, hervez ma her goulennit, hag ho toare da skriva, hag ho toare da brezeg.

Evit ho toare da skriva, a wers-ma ne vezin ket asant gan-e-hoc'h. Gwelloc'h e kavan doareou ar

Gonidec, kilviziet eunn nebeudik evel e liziriou Breuriez ar Feiz.

Evit ho toare da brezeg, hetuz braz am euz he gavet. Ar pez en deuz great muia a blijadur d'in eo an hardisiegez hoc'h euz da drei ha da zistrei ho keriouigou diouc'h ar brava, ha zoken da ober hiniennou dem-nevez ; ar pez a zo talvoudek braz d'hor iez. *Baradozi, ifernia*, ann *hirc'hlaz, herderi*, etc... a zo d'am menoz-me, geriou mad-tre da veza prederiet gant ar Vretouned.

Leac'h am euz bet, meur a weach, d'ho tamallout diwarbenn ar reiz pe ar gener, war behini n'hoc'h euz ket ato taolet evez a-walc'h.

Evit kentel : lavaret a rit *hon ene paour* (masculin), ha goude e livirit : *he frena* (féminin).

Great hoc'h euz ivez a-wechou *Brezounek* (fém.), *Baradoz* (fém.), *douar* (fém.), *sakramant* (fém.), etc... En enep hoc'h euz great masc : *rouantelez, kazouni* ; hag eur wech zoken, *kaloun*.

Merzet am euz c'hoaz daou c'her ha na hellit ket da brederia evel ma rit : *soueza* pour *admirer*, *berza* pour *commander*. *Soueza* veut dire *étonner*, et *berza* signifie *défendre*.

Hogen, aotrou mad, an dievestedou-ze a zo dister dra ; ho leor a veulinn *dirag heol ha goulou-de*, ha da nep en devezo c'hoant da zeski brezounek pergen e livirinn ; lennit Barzonegou person Sant-Martin.

Hep dale, mar plij gand Doue ha gand ann Aotrou 'n Eskop, me gaso d'eoc'h ivez d'am zro eul leorik brezounek hag a rei plijadur d'eoc'h, me gret.

Da c'hortoz e pedann ac'hanoc'h d'am lakaat e niver ho mignouned ar re domma.

Kemperle, ar 5 a viz here 1848.

HENRY, *belek*.



*
* *

E-touez paperiou koz parrez Sant-Vartin ez eus c'hoaz, war am eus klevet, eur pennad-lizer skrivet gant an aotrou ar Moal d'eur mignon d'ezañ. Hemañ en devoa kaset d'ar person, da varn, dournskrid eul labour anvet *Kastel-Kerian*. E-ser meuli an oberour ha derc'hel berr warnañ evit e lakaat da zisplega fraesoc'h a se an darvoudou diskleriet gantañ, e teu an Ao. Ar Moal d'e damall da gemerout skouer diwar ar galleg eun tammig re. N'eo ket boazet a-walc'h, emezañ, ouz doareou ar brezoneg. Mat e vefe d'ezañ bepred goulenn ali eun den gouiziek war ar yez-se. Anzav a ra an Ao. Ar Moal, koulskoude, n'eo ket aes atao kaout tud desket war ar brezoneg; ha lavarout a ra ouspenn : arabat eo, dreist-holl, o c'hlask e kadoriou-prezeg hon ilizou, rak ar re-mañ a zo gounezet muioc'h-mui gant ar galleg.

Ne blij ket d'ezañ doare-skriva an oberour o veza na ro ket tro d'al lennerien da zistaga ar brezoneg evel ma 'z eo dleet.

Klask a ra reo, evel kustum, ouz ar Gonideg.

*
* *

Eur baperenn all ez eus c'hoaz, skrivet warni e galleg ar geriou-mañ : *Anoiou rakprenerien « Kroas haoür Plougerne »*. Seiz den ha tregont o devoa rakprenet daou c'hant nao skouerenn warnugent eus al levr-se.

N'ouzon ket, avat, hag-heñ eo bet moulet morse.

*
* *

N'ouzon ket kennebeut hag-heñ e kendalc'has an Aotrounez Ar Moal hag Herri da skriva an eil d'egile. D'am soñj, n'eus lec'h ebet da gredi o divije nac'het kement-se en eun taol berr. Ne gaver ket, koulskoude, lizerou all hag a vije bet skrivet ganto.

Daoust da se, ar re emaomp o paouez embann amañ a ziskouez fraez hag anat petra a oa an daou zen-se. Bez 'e oant, e gwirionez, daou vreizad pennek ha kalonek, tomm ouz ar brezoneg, yez o c'havell.

Anavezet eo an Aotrou Herri, a zo bet kenlabourer Kervarker pa savas hemañ al levr brudet « Barzaz Breiz ». Embannet en deus bet e-unan eun dastumad kantikou brezoneg en eul levr anvet « Kanaouennou Santel » hag a zo diaes-bras da gaout hizio an deiz.

Brud an Aotrou ar Moal ne oa ket deuet betek ennomp daoust d'al levriou en deus bet skrivet. N'em eus kavet nikun ebet eus ar re-mañ. Bevez eo hor befe diskoachet e lizerou ha roet tro d'hor c'henvroiz, evel-se, d'ober eun tammig anaoudegez gant eur skrivagner dianvez hag eun oristal a zen.

YEUN AR GO.



# Notennou diwar-benn an Tregerieg

## ROLL-GERIOU TREGERIEK

(*Kornbro Perroz, Treger-Vras*)

(*Etre klochedou e lakaan ar furm a gemerfe ar geriou tregeriek er yez unvan*).

ADOUROU : al laez diweza a zeu pa vezer o c'horo ; al laez gwella eo (gourel unan).

AMBRANCHOU (ambrantou) : diouabrant, hag ivez brenkou ar pesked (gg lies).

AVAL-KORN : avalou gouez put-put (liester : avalou-korn).

AVANELL : e galleg, *haveneau* (gg). — E Gwened, avenell (gourel). — Eur ger gallek brezonekaet n'eo ken, war a hañval.

BADAOUINA : badaoua.

BARDELL : teod fall ha luban (gg).

BATORELLI : kreñvoc'h eget « bata » ; hogos « terri penn u.b. ».

BEG-MAÑCH (Beg-milgin) : riblez-roched (liester : begou-mañchou).

BEG-PLUENN : pluenn da skriva (liester : begou-pluennou pe begou-plu).

BIZIGLAOU (pe bizig-glaou ?) : pennglaou (gourel ; liester : -ed).

BIZIWIG : pibid (gourel).

BLEUÑV- ( pe « fleur » er yez-pobl) -AN-AMANN : paobran.
BLEUÑV-KAOULED : *hortensias* e galleg.
BLEUÑV-KURUNOU : bleuñv Santez Barba.
BLEUÑV-AR-SENT : *chrysanthèmes* e galleg.
BLEUÑV-SANT-EWAN : *pivoine* e galleg.
BOKEJO- (Bokedou-) -AN-HAÑV : Bokedou-laez (unander : boked-an-hañv).
BOS : *amarre* e galleg (gourel) — (Ar ger-se, a orin gallek moarvat, am eus lennet ivez e « Bilzig »).
BOULOU-NAERED pe BOULOU-AERED : plant gant boulou ruz, a vez kavet er pradeier.
BRAN-BUZUG (Bran-vuzug) : boc'h-ruzig (gg. — Liester : brini-buzug). Ar ger-mañ n'eo ket eus kornbro Perroz : klevet eo bet ganin e Pluned, kornbro Plouared.
BRIGNONENNEK : (yod) pouloudennek.
KAEZIGA : dorlôi, moumouna.
KALBENNAD : ne vez implijet ar ger-mañ nemet e lavarennou evel houmañ, da skouer : « Bet eo eur c'halbennad oc'h ober e dro ». Talvout a ra kement ha : pennad hir-hir (gourel).
KASKALAT : ober e-giz an hini en deus debron en e gein, pe, heja e ziouskoaz pa vez debron er c'hein.
KEILH : fret, fretenn (e galleg, *cercle de sabot*) hag ivez kelc'h barrikenn hag all. Devera a ra ar ger-mañ eus KELC'H, sur awalc'h (gourel).
KEILHA : lakaat eur c'heilh (da...).
KEÑNENN (strollder : KEÑN) : « TOKENN », trouskennou e pennou ar vugale. Kar eo keñn da « kenn », *pellicules*. — Alies e vez distaget keñt, evel ma tistager ivez e Treger « sont » e-lec'h « sounn », pe « bant » e-lec'h « bann ».



KEUSTEUDENN ha KEUSTEUDI : keusteurenn, keusteuri.
KORNIEDENN : sifelleg (pesk) — (gg. liester : korniedęd).
KLEIER : brulu (unander : kloc'h). An daou c'her a zo ken anavezet an eil hag egile.
KLEURC'H : a zo gwregel amañ, ha neket « gleurc'h », gourel, evel m'eo bet moulet e meur a c'heriadur.
KORFENN : e galleg, *corsage* (gg).
KORFENN-STAMM : *pull-over* (gg.).
KORLUSK : *vanneau*, e galleg (evn) — (gourel ; liester : korlusked). « Emañ ar c'horlusked en douar; Seblant amzer fall ! »
KOTISA : kotta (Ernault). Ger izel awalc'h, a gav d'in.
KRANK GWIW : e galleg, *étrille*.
KRANK SAOZ : *dormeur*, e galleg.
KRENEDERIG : plantenn a gaver e-mesk an ed. Eur c'heotenn eo, er beg anezi greun bihan plat hag a zeu da veza gwenn. Krena a ra d'an distera mouch avel (gourel).
KRESK : teurel kresk : dislonka (*vomir* e galleg).
KRIGN : kreien.

DANVEZ-OFISER, danvez-pried, hag all a zeu da veza el liester e tregerieg : danvez-ofiserien, danvez-priejou hag all (ha nann : danveziou-ofiserien hag all, evel ma 'm eus gwelet moulet), ar ger « danvez » o veza eur strollder anezañ.
DIBOUBA : dispenn (dibouba gloan : dispenn gloan evit e adneza. — Ne vez implijet ar ger-mañ nemet er ster-se).

DIANNEZI : dibourveza. Da sk. : En em ziannezet eo evit rei an dra-se d'in. — (E gwenedeg e lavarer : diañnez (gourel) evit dienez (gwregel) — Met o veza m'eo anavezet hag implijet alies ar ger « dienez » gant an holl amañ, ne gav ket d'in e c'hallfe devera ar verb « diannezi » dioutañ.)

DIFORCH : distumm, divalo (Kavout a ra d'in emañ ar ger-mañ e geriadur bras Vallée ; implijet eo bet eur wech gant Meven Mordiern).

DIGOUEZOUT : graet e vez kalz amañ gant ar verb-mañ evit lavarout : koza ha en em groumma ; da sk.: Va zintin a zo digouezet kalz evit ar bloaz! *Ma tante a beaucoup vieilli cette année (elle s'est voutée, ramassée).*

DISLAW, pe DISLAWI : dilavi (*reposer en parlant d'un liquide*).

DISLUIEREZ (disluzierez) : Krib (an daou c'her a zo ken anavezet an eil ha egile) (gg.).

DISPURIA : e galleg « *sortir* » *en parlant d'une maladie (faire éruption)*. Eur bern bolboz (strollder eus bolbozenn : bulbuennou) a zo dispuriet d'ezañ. Vallée en e e c'heriadur bras, er ger « *Eruption* » a laka « dispuilha » Tg. Kammed n'em eus klevet distaga er stumm-se.

DISTROUILH : *peu salissant* (moarvat e vefe reisoc'h : distrouilhus). Da sk. : eun davañjer distrouilh a zo ganit hirio).

DISVALAT : daskiriat.

DIZOUC'H : *verte réplique.*

DIZOUC'HA : *répliquer vertement* (war u. b. : *à quelqu'un*).

DORNOET (beza d.) : *être trimballé.* Da sk. ; er c'hoz karr-se e vezer dornôet.



DRAILHEZENN : *coupon d'étoffe* (gg.).

DRASK SAOZ : *grive draine.*

ELWACH (elvaj pe elvach, er yez unvan) : an nervennou, ar stagellou-kigennou. Kv : (Geriadur Vallée : Elf, elfou Tg, er ger « *nerf* » ?) — (E Bilzig : elfek, *nerveux*). — Elwach a zo eur strollder. A-wechou, met e gaou moarvat, e vez distaget ewlach.

FITOUZ (ivez : C'HOUITOUZ) : troc'han (gourel ; liester : -ed).

FLATOULLAT : flateat, flatra, diskulia.

FLATOULL (ano-gwan) : eur bugel flatoull : un enfant « *rapporteur* ».

FLISTERIG-DOUR : kannerezig-dour (gourel).

FOURDOUILHAT : *farfouiller.* Da sk. : an houad a zo o fourdouilhat dour.

GALLOUACH (3 silabenn) : belbi.

GAOR-VOR a dalv amañ atao kement ha grilh-vor. Eur pesketaer en deus lavaret d'in eun devez, e vez graet « gaor-vor » eus al loen-se, dre dre ma lamm evel eur c'havr, met ivez dre ma ra gant e gerniel eun trouz heñvel awalc'h ouz begeliadenn ar c'havr.

GOUELANENN : gouelan (gg. ; liester : gouelaned).

GOURI : e galleg *mouette.* Hogen kredi a ran n'eo nemet eur seurt eus al laboused-mor-se (gourel ; liester : -ed).

GRONNA (Grounna) : e galleg : *envahir* (e-lec'h : *entourer, encercler*). Da sk. : gronnet eo ar parkmañ gant al louzou fall.

GWABRIGOL : dared (strollder ; unander : gwabrigolenn).

CHOUKENN : tamm danvez teo a vez lakaet war chouk an troad da herzel outañ da c'hloaza gant ar votez koad. Distag-krenn eo ar choukenn-se diouz ar votez. Ha disheñvel diouz ar chouk-ler (liester : choukou-ler) a zo stag ouz ar votez, war-c'horre, ha lod anezi (gg.).
CHALPAT : debri lontrek (ar ger-mañ a vez lavaret diwar-benn ar moc'h).
CHEW (cheo) : Kork. Implijet eo ar ger-mañ a-berz-fall diwar-benn ar re a c'houlenn an aluzon n'eo ket dre ret, hogen dre leziregez.
CHEWATA (cheoata pe chevata) : goulenn an aluzon dre leziregez.
C'HOANTASIK : hedro (ha c'hoantek).
JELMEST (R) : doare bezin, sur awalc'h eun doare bezin-torr (gwenedeg : behin torraj, Ernault, paj. 632, TORR) (strollder).
JELMEST(R)A : monet da glask jelmestr.
JOSTR : fank diwar dour-teil e porz eur vereuri (gourel).
JOSTROM : lous en e zilhad (eur plac'h jostrom : eur gouilhourenn). ano-g.
YENION (distaget peurvuia : YENEON) : yenienn, yenijenn (gourel).
LAKAAT WAR VAD : lakaat war gampi (arc'hant) (Vallée e-unan a laka « mad » keñver-ha-keñver gant « kampi »).
LAMBRIGENN : preñv-ar-c'hoad (gg. ; liester : lambriged). — A orin gallek, moarvat.
LABIENNET : daoulagad labiennet : *yeux cernés, battus.*
LAOUITOUZ : laouenan (gourel ; liester : -ed). An daou c'her a zo anavet.



LOERADI (loaradi, moarvat) : lavarout komzou flao ha diskiant (komzou « disùit », e yez ar bobl).
LOUEGACH (distagit : lwêgach) : konta louegach : loeradi.
LOVEAL : an hevelep ger eo evel « lova » en Eusa ha « lovea » en Enez Vaz.
MALVENN : *aile de moulin* (gg. ; liester er ster-se : malvinier).
MELLENN : e galleg, *noyau (de fruit)* (gg. ; liester : mellou).
MORDO (ha MOLDO) : lusk ar vag war an dour : *tangage et roulis* (gourel). (setu sklaer hag anat ster al lavarenn : beza war vordo). Klevet em eus ivez : « Skuiz oun o veza bet mordôet (moldôet) e-pad an deiz er c'hoz karr-se ».
NAÑ-NAÑ (ger bugel) : dodo, toutouig. Monet d'ober nañ-nañ : monet d'e wele.
NEUÑV : setu eun doare d'ober gant ar ger-mañ e Treger-Vras : MONET DA NEUÑV : *aller se baigner.* — MONET DA NEUÑVIAL : *aller nager.*
ORGANELL : lagadenn (gg. — A orin gallek).
OUSTREVIT : estreget.
PAILHOKAT : pailhokat dour : difreta dour gant an daouarn pe gant an treid evel ar vugale pa c'hoariont war an aod. Ivez : pailhokat boued d'al loened, pailhokat toaz hag all... (E galleg, *brasser, remuer*).
PASEADENN : galleg : *reprise (de couture)* (gg.) liester : -ou.
PASEADENNI : *repriser.*
PEGENN : al laez kenta pa vezer o c'horo, an hini falla (gg.).

PENSAC'H : ar ger-mañ a zo gwregel amañ ha gantañ an hevelep talvoudegez hag ar galleg « *oreillons* » (kleñved).

PILGOD : Doare bigorned du ha begek, ar re wella da zebri (Vallée en e c'heriadur a laka « bilgot » hep menegi ar reiz). — Eur strollder eo ; unander : eur bilgodenn.

PLUENN : *porte-plume* (gg. ; liester ; plu pe pluennou) (Ankounac'haet em eus menegi uheloc'h e lavarer amañ « eun delienn baper » evit eur follenn baper ; liester deliennou paper).

PREÑVEDENNEK, PREÑVEDENNET : preñvedet, preñvedek (An hevelep fazi ha Kembreiz a ra eta tud va c'hornbro. Kv : pysgod, pysgodyn, gouez da Gembreiz, ha preñved, preñvedenn, gouez d'imp).

RADEN-AOD : doare-bezin.

RAOU : roeñv (gg. ; liester : raouiou). Klevet em eus, a-nevez'zo, komz eus raou dos ha raou skoa (z), met n'ouzon ket c'hoaz kement ha petra e talvez an daou c'her-se (Distagadur Kornbro Perroz : raw, rawio).

Ar ger « raou »-mañ a zo dishañval diouz « raou » (gourel ; liester : revier, distaget amañ rewier), e galleg, *joint d'attelage de la charrue ou corde ou chaine d'attelage* (Ernault, paj. 500, geriadurig Brezonek-gallek).

RIVANIER : *vivier* (ger gallek brezonekaet iskis) (gourel).

STEREDENN : *reprise de couture* (gg.).

STEREDENNI : *repriser.*

SEBEDENN : souez, sebezenn (gg.).



SEBEDENNI : soueza, sebezi.

SEVEL DIGANT : *réquisitionner* (Klevet em eus : « savet eo bet e liñseliou digant paotr an ostaleri »).

SKOLPENNAD : jelkenn (gg. ; liester : -ou).

SKLOS : korz kanab, ma veze lakaet ouz eur beg anezo eun tamm soufr, hag a dalve da enaoui an tan pa vane en oaled eur c'hlaouenn-veo. Er yez unvan e c'hallfe ar ger-mañ talvout kement hag : elumetez ? (strollder ; unander : sklosenn).

SOUA(V) (2 silabenn) : morgazenn. E geriadur bras Vallée e kaver er ger « *pieuvre* » : *soueed, Tg ;* n'eo meneget da heul nag ar reiz nag an niver. SOUA(V) a zo gwregel ; liester : SOUEED.

STRONKAILHOU : stronk al lazti (lac'hti, ha neket lazdi) (gourel lies).

STRUJET : frammet (strujet-fall : frammet-fall).

TAO : gwareg an abrant. Nebeut anavezet eo ar germañ. Hogen « sellout dindan e dao (pe : he zao) » a vez klevet ken alies ha bemdez ; e galleg : *regarder par dessous, ou froncer les sourcils* (gourel).

TEOJET (ano-verb : teoji) : sorset, sordet (marteze : teoget). E kornbro Perroz e vez distaget : *tewjet*, an taol-mouez war *té* (2 silabenn).

TEUC'HA : heugi ouz ar boued.

TRAMOLODI : ster ar ger-mañ amañ eo : ober re war-dro..., dorlôi re, h.a. Da sk. : Kaz tramolodet hanter-savet, — Ki tramolodet hanter-lazet.

*Kornbro Perroz.*

## RIMADELLOU BUGALE

Santig an truch
'Oa bet seiz vloa(z) en e gluch.
Pa oa savet en e sav
E oa truch memestra ! (da hega an hini a « druch » pa c'hoari).

An Aotrou Korfbrochou
Leun e r...r a dachou ! (d'ober goap eus eur «sac'h-c'houez » !)

Demat, Aotrou Mardoc'h ! (mar doc'h (d'ober goap eus eur « sac'h-c'houez » !)

Kig hag u (vi)
'Me ar pollu (boc'hruz).
U da Bask
'Me an drask ! (Kan evned).

Doup ha doup ha doup,
'Mañ va c'harr o neza stoup.
milin 'l lann o vala hei(z)
Ha 'r goukoug o kana d'ei ! (d'ezi)
(Da lakaat eur bugel da lammat war e varlenn, evel war gein eur marc'h).

Ha da vourda, e vez displeget ar rimadell-mañ ar buana 'r gwella :

Da belec'h eo aet da dad ?
Da Landreger !



Da betra ?
Da goucha mezer.
Peseurt mezer ? Mezer stoupin.
Peseurt stoupin ? Stoupin bara.
Peseurt bara ? Bara segal.
Peseurt segal ? Segal mar (mar ?).
Peseurt mar ? Mar(v) an tan.
Peseurt tan ? Tan goulou.
Peseurt goulou ? Goulou koar.
Peseurt koar ? Koar melen.
Peseurt melen ? Melen ui.
Peseurt ui ? Ui yar.
Peseurt yar ? Yar wenn.
Kac'hout ez kenou, uiou bara gwenn !

(Al linenn diweza a vez dibunet prim ha prim, ma ne vezo ket klevet, na petra 'ta ! ar ger kenta anezì.)

Setu bremañ eur rimadell a zo heñvel a-walc'h ouz unan bet dastumet gant Kerlann (war a gredan), hogen klokoc'h. Kaer-kenañ em eus he c'havet, ken en abeg d'ar ster kuzet a zo enni, ken en abeg d'al lusk rôet d'ar rimadell gant ar pouez-mouez. Teurel evez e renk ar rimadell-mañ beza pouezmoueziet da vat, e-giz Tregeriz, eun tamm evel ar Saozon en o gwerziou. En hini a zo amañ war-lerc'h e klever, koulz lavarout, trouz ar vilin o vonet en-dro hag o c'horrekaat kent ehana, rak gorrekaat a reer dre m'he displeger a bep ma tostaer ouz an diwez :

Ar miliner 'laer ar bleud,
A laer an ed,
Eun hanafad hag hen raz,
Hag eun tammig bihan c'hoaz !

Tik ha tik, ha tik ha tak
Piw a baeo 'r vilin-mañ ?
Sac'had hemañ,
Sac'had henhont,
... An houarn-bras
Hag... an ene !

(An houarn-bras eo an ahel penna er vilin).

Piw,, e-lec'h Piou, da ziskouez doare-distaga Tregeriz. Ar W a glever gant ar vogalenn da heul : *Pi* wa *BAE* o'r *Vi*-lin-*MAñ ?*

## PEDENNOU ISKIS BET KLEVET ER SKLAERDER PERROZ-GIREG

N'ouzon ket pe dalvoudegez e c'hellont kaout e-keñver ar yez, marteze o deus muioc'h e-keñver ar werinoniez. O lakaat a ran amañ dres evel m'am eus o c'hlevet, gwerzennou a bep ment enno :

*a*) Pater Noster er Greuseufi,
Jezuz Krist 'n Evanjeli ;
An hini'ouife hag a lârfe,
Teir gwech en noz, teir gwech en de(iz),
Tri ene a c'houne(z)fe :
Hini e dad, hini e vamm,
E hini e-unan 'rafe ive(z).
Tri de(iz) ha teir noz kent ma varvfe
E ouife petore koste(z) ec'h afe.

*b*) D'am gwele ha pa 'c'h añ
Tri ael gwenn a saludañ,
Un'n em c'halon, un'n em fenn,
Kroaz Jezuz Krist em c'herc'henn.



Mark ha Maze, Lukaz ha Yann,
Pêr ha Paol, an Aotrou Sant Yann,
C'houi eo ive(z) Tri Fost ar Bed (?).
O ma mirit ouz an Droukspered,
Hag en-dihun hag en-kousket
Bremañ hag en eur diweza.

(*En-dihun hag en-kousket :* stumm Treger da lavarout : ez-dihun, ez-kousket. Ar stumm reisa a vefe: end-dihun, end-kousket ? (kv. :end-eeun). Perak ne vefe ket degemeret ar stumm-mañ er yez unvan ?)

*c*) Mar deufe tra d'am sourpreniñ
Gwerc'hez Vari, 'n em brezantit d'iñ.
Me 'ro va c'horf da Zoue 'n Tad,
Va memor da Zoue 'r Mab,
Va spered d'ar Spered Santel
Ha va ene d'an Tad eternel.

Benedicite, 'lere Doue ('lavare Doue)
En noz 'n e wele pa ziskenne.
Pêr ha Paol a responte,
An Aotrou Sant Yann a rae ive(z).
Doue da bardono 'r gwele,
Ar c'horf hag ene
A ya ennañ da c'hourve(z).
Mar deu gwall-dra war va zro,
'N Aotrou Doue hen chaseo.

*d*) Em gwele ha pa 'c'h añ,
D'eoc'h, va Jezuz, 'n em elbedañ (erbedan)
Da Jezuz, d'an Drinded,
Ha d'ar Werc'hez Sakr venniget,
D'an Itron Varia Rozêra,

Ha d'an Itron Santez Anna,
D'an holl Sent ha Sentezed,
Dre m'am eus pec'het.
Me ho ped, Jezuz, va fardonit,
An Dreinded, va eskuzit,
Er baradoz va resevit !
Kroaz Doue, Kroaz Krist,
Kroaz va Salver Jezuz Krist,
Lakaet em c'herc'henn treuz ha hed,
Hag en-dihun hag en-kousket
Bremañ hag em eur diweza !

(teurel evez ouz ar c'hemmadur « venniget » o tegouezout en eil ano-gwan war-lerc'h an ano kadarn gwregel)

## EVEZIADENNOU DIWAR-BENN YEZ TREGER

### DISTAGADUR :

*Ar gensonenn H.*

Peurvuia e vez c'houezet an H e tregerieg. Pe mar kirit, eur reolenn voutin eo e vez c'houezet an H e tregerieg. Da skouer : *H*ir, *H*ad, *H*eskenn, *H*ounnez, *H*ennez.

*Direizderiou :* Ne vez ket c'houezet an H :

1° War-lerc'h ar ger-mell AN. — Da sk. : An had (an nad).

2° E darvoudou 'zo, mar deo stag ar ger o teraoui gant H ouz ar ger araok ha mar ne reont e gwirionez nemet eur ger hepken en distagadur.

Da skouer : Mab henañ (mapenañ).

Hogen en darvoud-se, mar deo dibenn ar ger-



araok, B, G, D, Z ez eont da P, K, T, S, en distagadur.

Klevet am eus koulskoude « brenn-*H*eskenn » gant H c'houezet. Hag e kornbro Perroz e leverer atao : betek-*H*en, gant H c'houezet ivez.

A-hend-all e leverer ez-reiz : Eur wenojenn *H*ir — Prenet am eus *H*ad — A-*H*ed an noz — h.a...

3° Ne glever ket H e diabarz ar geriou liessilabennek m'emañ lakaet enno d'o mirout nes a-walc'h, er skritur, ouz o fennwrizienn. Da skouer : BUHEZ, BIHAN, EHAN. Hogen ar geriou-mañ ez eus nebeuttre anezo (Klevet em eus koulskoude : aHeurtet).

Ne vez ket c'houezet ivez en eun nebeut geriou m'emañ lakaet an H enno pe d'o dishañvalout diouz re-all pe n'ouzon ket perak, evel da skouer : ar gourfennger « Hont », ar stagell « Ha », an ano-gwan « Holl » hag ar raganoiou-gour HO, HE, HON, HEÑ. — (Er raganoiou-gour all : « Hi » hag « HEN », nepreiz, e vez distaget H kreñv).

4° Ne vez ket c'houezet H en eun nebeudig geriou amprestet digant ar galleg evel « Horolach » (orolach). « Hostiv » (osti(v).

Bez'ez eus avat direizderiou war an tu enep :

1° « Ano » a zeu da veza e tregeriez *H*ano (hag ivez en eilrannyezou all). Ar pez en deus lakaet kalz tud da gredi ez eo gwelloc'h skriva « Hano » gant H. Perak ivez ne vefe ket reiz ? 'M eus aon e kever an daou stumm en dournskridou koz.

2° « Ad » (kentger) a zeu da veza e Treger (hag e Gwened, mar ne fazian) « *H*ad ». Da skouer : *H*adlein, *H*addijuni, *H*adpardon, *H*adober, h.a....

Nemet en direizderiou meneget amañ, e vez c'houezet ar gensonenn H *e pep lec'h* eus ar frazenn.

Unan eus brasa siou Leoniz a zo bet lakaet da reolenn er yez unvan evit pez a sell ouz distagadur an H. Leoniz, — gellet am eus hen merzout va-unan, — n'ouzont tamm ebet distaga an H. Gwenedourien ha Kerneviz 'zo, dreist-holl tud Kerne-Uhel, a zistag reiz al lizerenn-se, nemet ar re genta he c'hammgemer alies evit *c'h*.

Ha daoust hag-heñ n'eo ket fallaat ha gwanaat a reomp o tilezel ar gensonenn H en distagadur ar yez unvan ?

*Ar gensonenn W.*

W a vez distaget « ou » — kensonenn e yez Treger. N'eus direizder ebet d'ar reolenn-mañ.

E tregerieg e kever W ken lies gwech, pe dost, ha ma kever ù e gwenedeg, ha W e kembraeg :

Da skouer : Kawell (kavell), Klewet (klevout), awel (avel), newe (nevez), ewit (evit), braw (brao), ew (eo), gwra (gra), gwraet (graet). Em c'hornbro e lavaromp zoken (e lec'h all n'em eus ket bet degouez da deurel evez ouz kement-se piz a-walc'h) : gwliz (gliz) gwlep (gleb), gwlec'h (glec'h, e : « lakaat e glec'h »).

Mar karfe Gwenediz lakaat W e-lec'h m'o deus ù, ha mar karfe ar Brezoneg unvan degemerout ar W e-lec'h V, bep tro ma kejer gant W e tregerieg, e rafemp eur c'hammed bras war-du ar brezoneg peurunvan. Rak an eveziadennou-mañ, evito da veza bet graet a-zivout brezoneg va c'hornbro, a zo ken gwir



all evit al lodennou all a Vro-Dreger ha zoken alies evit Bro-Welo, da lavarout eo evit 180.000 pe 200.000 brezoneger.

*Ar gensonenn F.*

Ar gensonenn F he deus eur son etre F ha V gallek.

*Ar vogalennou fri Añ, oñ, eñ, iñ, uñ, euñ.*

*Añ, oñ* a vez distaget tost a-walc'h evel e galleg, hogen eun tamm muioc'h dre ar fri.

*Eñ, iñ, uñ, euñ* n'int tamm hañval ouz « *in* » hag « *un* » gallek, pell ac'hano ! Diskleria a ra Roparz Hemon en e « *Méthode rapide de breton* », Arvor, Niv. 2, e vez distilhet ar vogalennou-fri-se evel e galleg. F. Vallée avat en e « *Langue bretonne en 40 leçons* », 8vet mouladur, pajenn 3, a lavar d'imp : « *Pour les voyelles sans équivalents en français, étudier la prononciation de :* KREÑV, *fort*, DIÑS, *dé*, BLEUÑV, *fleur*, PLUÑV, *plume* » (1).

Ac'hanta, Tregeriz o distag mat, a gredan ; Setu : En iñ, eñ, uñ, p'o distager e klever ervat ar vogalennou i, é (é serret) hag u, hogen distaget dre ar fri : ar son a zeu gant an hini a vez o komz, a vez atao i, é pe u ha nann « *in* » pe « *un* » gallek. Da se e ranker pega kreiz e deod ouz e staoñ ha n'eo ket digeri e c'henou evel e galleg evit lavarout *in* pe *un*.

*Euñ* avat a zo eun tammig tostoc'h ouz ar galleg *un* : « eu » e tregerieg va c'hornbro n'eo nepred *eu* evel er galleg « *bleu* », hogen evel *eu* gallek e « *peur* », eun draig muioc'h serret. Distagit an

(1) Lenn em Grammaire Bretonne, mouladur nevez, p. 85. — R. H.

« eu »-se evel m'em eus displeget evit iñ, eñ, ha dreist-holl uñ.

*Iñ, oñ, añ.* An dibennou-mañ hon eus e tregerieg e meur a c'her. Hag hogos bepred ez eo reisoc'h distagadur Tregeriz e-keñver orin ar geriou (aff : añ — iff : iñ...). Kredi a ran e vefe mat o degemerout er yez unvan, hep kemm tra, koulz lavarout, er reizskrivadur, da vihana evit ar pez a sell ouz añ hag iñ : eun dildenn ouspenn, a-us da bep hini eus an daou dibenn-se ! Ha setu pelec'h e karfen o gwelout :

*a*) En amzer-bremañ ar verbou, kenta gour unan (añ).

*b*) En araogennou kemmesket kenta gour (iñ), ha trede gour (añ) unan.

*k*) En amzer-da-zonet ar verbou, kenta gour unan (iñ).

El lec'hiou-se e vezer boas d'ober ganto e tregerieg, met e lec'hiou all ez implijer ar vogalennou-fri. Setu amañ eur roll eus an implij anezo :

*An dibenn Iñ :* Keja a reer gantañ en degoueziou-mañ :

*a*) Kenta gour amzer-da-zonet ar verbou (da sk. : kariñ).

*b*) Anoiou-verb ar verbou oc'h echui gant « i » er yez unvan (da skouer : gwelc'hiñ « gwalc'hi »).

*k*) Kenta gour ar ragano-gour kemmesket gant eun araogenn (da skouer : d'iñ, ouziñ, ganiñ).

An Aotrou Vallée a lavar el « *Langue Bretonne en 40 Leçons* », pajenn 145 eus an 8vet mouladur : « *-iñ fermé nasal* est la meilleure prononciation ».



*An dibenn Añ :* Añ a gaver evel :

*a*) Dibenn kenta gour unan amzer-bremañ ar verbou (da skouer : karañ).

*b*) Stumm ano-verb, e-lec'h « a » er yez unvan (da skouer : lac'hañ « laza », spontañ « sponta »).

*k*) Stumm derez uhel an anoiou-gwan (da skouer : kaletañ « kaleta », — kv. kembraeg : caletaf).

*An dibenn Oñ :* Oñ e kejer gantañ ivez :

*a*) Er ragano- gour (kenta gour unan) kemmesket gant araogenn, e-lec'h « oun » er yez unvan (Da skouer : Hepoñ « hepdoun », ac'hanoñ « ac'hanoun ». — Kv. kembraeg : hebof, ohonof).

*b*) E kenta gour unan amzer-bremañ ar verb beza : oñ e-lec'h « oun » (kembraeg : wyf).

## STEUZIADUR AR SONIOU

E Tregerieg ne steuz ket ar soniou kement hag e bro-Leon. Leoniz a zistilho : n'em eus ket bet kelou (n em eus ke be kelou) Tregeriz a zistago : n em eus ke bet kelo. Er feur-se, n'eus ket eur rannyez o lakaat kement ar soniou da steuzia evel Leoniz ! C'hoarzet e vefe e Bro-Dreger mar befe desket d'an dud distaga : evit kana (vi kâna) pa leveront : « 'wit kânañ » ha zoken e Treger-Vras ken alies all : ewit kânañ.

Taolet em eus evez ivez e leveromp : liamm « liamm » ha n'eo ket « lyamm » evel er yez unvan. An dibenn *niez* (pe : oniez) a vez distaget e diou (pe e teir) silabenn. Da skouer : unvaniez « un-và-ni-ez ».

## REIZ AN ANOIOU-KADARN

Alies ne glot ket reiz an anoiou-kadarn e tregerieg gant hini ar yez lennegel, dreist-holl evit geriou o tonet eus eur yez estren. Da skouer :

*Brud* a zo gwregel e yez Treger (ar vrud).
*Komanant* (koumanant) a zo gwregel (ivez e bro-Leon).
*Interamant :* gwregel.
*Servij* (lid-Iliz) : gwregel.
*Trouz :* a zo gwregel ivez en hon c'hornbro.

## KEMMADURIOU

Evel ar rannyezou arall e fazi an tregerieg alies e-keñver ar c'hemmaduriou. Brasa fazi ar rannyezse eo, hep mar, ankounac'haat ober ar c'hemmadur D/Z, dreist-holl e darn reterel bro-Dreger.

Setu avat perziou-mat m'am eus taolet evez outo em c'hornbro :

1° Goude HO hag HE : F a zeu da veza FF — L a zeu da veza LL.

Da skouer : *E LAGAD, HE LLAGAD* (distagit HEL LAGAD). — *O FRI* (distagit, giz Treger, « e vvri ») *HO FFRI* (distagit FRI gant F gallek). — *ME O LAKO*, ME HO LLAKO, h.a.

STUMM klok HO hag HE a oa gwechall HOC'H hag HEC'H, a gredan. Ha kavout a ra d'in ez eo an diougensonennou LL ha FF, ar c'hensonennou eeun L ha F manet warno levezon ar *c'h* a oa en o raok.

A bouez eo ar c'hemmaduriou-mañ, a gav d'in, dreist-holl evit resisted ar yez komzet. Eur mignon



d'in eus bro-Welo, eur beleg, en deus lavaret d'in beza taolet evez ouz an hevelep tra en e gornbro.

2° Goude « E-TI », « Da DI », e reomp amañ an holl gemmaduriou boutin nemet D/Z (a dleje beza graet, war a hañval).

Da skouer : Prenet am eus an dra-mañ e-ti Birîou (e-ti Piriou). — Monet a ran da-di Dangi (da-di Tangi).

3° Lavarout a reer amañ : EUR PLAC'H MAT, hep kemmadur en ano-gwan. Hag e gwir, perak ober eur c'hemmadur en ano-gwan pa n'eus hini en ano-kadarn. En eur ger, PLAC'H, evit pez a sell ouz ar c'hemmaduriou, a chom gourel penn-da-benn !

War an tu enep, e leverer : EUN DRA VAT. Ha gant-se, er skouer-mañ, bet degemeret er yez lennegel, TRA, evit pez a sell ouz ar c'hemmaduriou, a zo anezañ eur ger gwregel penn-da-benn ! Ne gav ket d'eoc'h e c'hellfe, ar pez a zo bet kavet mat evit TRA, beza asantet evit PLAC'H ?

Giz Treger eta (ar plac'h mat ; ivez : c'houez-mat) a zo mat ha reizveizadet eo.

4° War-lerc'h eun ano-kadarn gwregel unan, pe eun ano-kadarn-den lies, pa vez daou ano-gwan dioustu, da lavarout eo : stagell ebet etrezo, e tegouez ar c'hemmadur en daou ano-gwan-se (nemet hag eun dra bennak a harzfe ouz ar c'hemmadur en eil ano-gwan. — Gwelout diwar-benn ar skoilhou-se, Vallée, *Breton en 40 Leçons*, pajenn 114, 8vet mouladur).

Da skouer : Ar Werc'hez vat venniget. — E verc'h vihan garet (Hogen : « an dud vras pinvidik, e verc'h

vras karet ». Skoilh a zo ouz ar c'hemmadur gant an *s* eus « bras »).

## AL LIESTER

1° *Liester an anoiou-tiegez.*

Setu amañ reolennou dre-vras a-zivout liester an anoiou-tiegez :

*a*) Pa vez eus an ano-tiegez eur gwir ano-tiegez koz, keltiek pe a orin estren, e vez furmet al liester dre staga -ed ouz dibenn an ano.

Da skouer : TANGI, AN DANGIED ; ROLLANT, AR ROLLANTED.

*b*) Pa vez eus an ano-tiegez eul lesano, neuze e vez furmet al liester e meur a stumm :

1° Pa vez an ano-tiegez eul lesano o tonet eus eun ano-gwan, e c'hell al liester beza en « ien » pe « ed ». N'eus nemet ar boaz a gement a c'hallfe deski ervat penaos lavarout.

Da skouer : Ar FUR, AR FURIEN — AR BRAS, AR VRAZIEN (Ha gwelloc'h e vefe eta skriva : Ar Braz ?) — An TROADEG, AN DROADEGED ; TOUDIG, AN DOUDIGED.

Hogen, ne leverer ket : AR C'HAMM, AR GAMMED pe AR GAMMIEN, met : TUD AR C'HAMM. Perak ?

2° Pa vez an ano-tiegez o tonet eus eun ano-kadarnden boutin, e vir an ano-kadarn-se e liester e-unan :

Da skouer : AR MEVEL : AR VEVELIEN. — AL LOARER : AL LOARERIEN.

3° Pa vez an ano-tiegez eul lesano e gwirionez hag eun ano-kadarn war an dro, pe ken lies gwech ma



vefe fentus rei d'al lesano-se e liester d'ezañ-e-unan, e vez stummet liester an ano-tiegez dre lakaat ar ger TUD araozañ.

Da skouer : AN DRED, TUD AN DRED — AL LABOUS, TUD AL LABOUS — AR BELEG, TUD AR BELEG.

Lavarout AN DRIDI, AL LABOUSED, pe AR VELEIEN a lakfe fent d'an dud !

Evel just e c'hallan beza faziet oc'h arnodi sevel eur reolenn diwar-benn kement-se, rak, evel m'hen lavaran uheloc'h, ar boaz eo a dalvez da stur evit se. Da skouer, em parrez ez eus eun tiegez tud KLOU o ano. Graet e vez anezo, AR GLOUIEN e-lec'h KLOUED, perak ?

Ha neuze, eun ali mat a c'hallan rei. Evit beza sur da chom hep fazia ken lies gwech ma vezer etre daou, n'eus nemet ober gant ar ger *TUD* hag an ano-tiegez ouz e heul : TUD AR FUR, TUD AR BRAS, TUD AL LOARER hag all.

2° *Liester ar peziou mouneiz :*

LUR e Tregerieg eo LURIEN e liester. Ar pez a zo reiz ivez, rak ar peziou mouneiz e vez d'ezo an hevelep liesteriou evel d'an anoiou-tud. LUR, LURIOU a zo dishenvel : an unander-pouez eo.

## EVEZIADENNOU A BEP DOARE

| A-geñver da : | hon eus : |
|---|---|
| VA-UNAN | MA-HUN |
| DA-UNAN | DA-HUN |
| E-UNAN | E-UN |
| HEC'H-UNAN | HE-HUN pe HEC'H-HUN |

HON-UNAN HON-HUN
HOC'H-UNAN HOC'H-HUN
O-UNAN O-HUN

Bez'hon eus : PARA, PALEC'H e-lec'h PETRA, PELEC'H.

*EZ* o talvezout da stumma rakverbou, e vez impli-jet *EN* en e lec'h em c'hornbro.

Da skouer : MONET A REAS EN-GOUEZ (monet a reas gouez) ; BALE A RAE EN-KOUSKET (ez-kousket) ; EN-BEO (ez-veo) hag all (hep kemma-dur).

Sur a-walc'h e vefe ar stumm klok eus ar rannig EN (ez) kentoc'h END (kv. : end-eeun).

Gant ar rannig-se eo e reomp ivez e Treger pa leveromp : N'EN EO KET (ne deo ket), N'EN HALLAN KET (ne c'hellan ket, pe n'hellan ket) (Keñveria : « n'en deus ket », pe ar gwenedeg « nen de ket »).

Reiz-tre eo ar pouez-mouez e Treger-Vras. An Aotrou F. Vallée a ali an deskerien da veza kelennet gant eun den a Dreger-Vras (*Langue Bretonne en 40 Leçons*, pajenn 1, 8vet mouladur). — Setu perak e kavan gwelloc'h distagadur va c'hornbro e-keñver eun nebeut geriou lieskevrennek. Da skouer :

*Kalon-dev* a zeu da veza amañ : « ka*londev* » (pouezmouez war « lon »). Da lavarout eo dev-kalon, devadur-kalon. Reiz e vefe eta skriva kalondev en eur ger hepken.

Hevelep tra a c'heller da verzout evit :

*Kalon-losk* : distaget amañ « ka'*lon*losk »



*Diskar-loar* : dis'*kar*loar.
(Keñveria : i*vin*reo, an taol-mouez war « vin »).

A-geñver da : « ac'hanoun », hon eus amañ ivez : aneoñ, aneout, aneañ, h.a. Er yez unvan e vefe skri-vet anezoun, anezout... — Hogen ne dle ket beza reiz kement-se (?). An daou stumm (ac'hanouñ hag aneoñ) a zo anavezet, hogen an eil ne vez graet gan-tañ dreist-holl nemet e lavarennou'zo : aneoñ ma-hun (ac'hanoun va-unan, de moi-même) n'em mije ket gwraet an dra-se !

Eun enklask a c'hellfed da sevel e Breiz-Izel diwar-benn distagadur an anoiou-tiegez. Setu amañ eur roll berr eus anoiou-tiegez brezonek ; en eun tu, a-gleiz, e lakaan stumm an ano evel ma vez skrivet gant ar C'hallaoued, hag a-zehou ar stumm a wiskont gant distagadur va c'hornbro ; souezus eo ar c'hemm etrezo alies :

(LE) BIVIC : AR BIWIG
(LE) GOFFIC : AR GOIG
(LE) HOUEROU : AR C'HOUERV (pe C'HOUERO)
JAMBET : CHAMPIG
LANDOIS : LANDEOZ (distaget amañ : Landews)
L'HEVEDER : AN EC'HOUEDER
PENVEN : PENNWENN
QUENVEN : KENWENN, hag all...

Araok kloza an nebeut eveziadennou-mañ diwar-benn dibarderiou yez Treger, e rankan diskleria n'int bet savet nemet en eul lodenn vihan eus Bro-Dreger, evit ar darnvuia anezo. Labour a van c'hoaz da ober e pep korn, ha pa ne vefe nemet sevel ar roll

eus ar geriou boazet en eun « toullad » parreziou hepken. Taolet em eus pled ez eus eur bern anoiou bleuniou, evned, gwez zoken, disheñvel-mik diouz ar re n'anavezomp nemet dre ar geriaduriou, ha n'int ket bet dastumet a-benn bremañ c'hoaz. Piou a ray an eost anezo ?

Jakez KONAN.

## SETU AMAÑ BURUTELLADENNOU DIWAR-BENN AR YEZ UNVAN

1° Lennet em eus e Gwalarn : « An heol a oa aet da guzat ». Sur a-walc'h, diouz koulz an deiz ma oa komzet anezañ, ez oa eur fazi (hervez brezoneg Treger bepred), rak an heol a ya da guz ; pan a da guzat, ez eo a-dreñv eur goumoulenn.

2° Evit Tregeriz va c'hornbro n'eo ket reiz an implij a reer e brezoneg unvan eus ar verbou o teraoui dre « de » : degas, degemenn, degemerout, h.a. — Gallout a reer lavarout d'eun den : « Kas a rin d'eoc'h eul lizer », hogen ret eo lavarout d'ezañ : « Degasit d'in eul lizer », ha nann « kasit d'in... » « Kemenn a ran eun dra bennak da... », hogen « Degemenn a reer d'in ez eo erruet X. » — Dedenna a zo « sacha war e du e-unan » hepmuiken : « Ar marc'had a zedennas kalz a dud ». — « Tostaat a ran outañ », hogen « dedostaat a ra ouzin da glevout » (Evit ar verb-mañ n'eo ket ken striz ar reolenn). « De » eta a dalvez kement ha « *her* » e germaneg (*Herbringen* : degas — *Hinbringen* : kas).



3° 'M eus aon, n'eo ket reiz an implij a reer er yez unvan a-wechou eus EVEL MA e-lec'h EVEL PA (« Evel ma vefe amañ » e-lec'h « Evel pa vefe amañ).

4° Perak ne vefe ket stummet muioc'h a verbou hag a c'heriou brezonek gant ar c'hentger « es » (ez, eh), evel da skouer :

ESKERZOUT : monet er-maez (ENKERZOUT : monet e-barz).
ESKERZ : *sortie,* e galleg (ENKERZ : antre, — *entrée* e galleg)
ESKAS : *émettre,* e galleg.
EZLAKAAT : *émettre,* e galleg, hag all...

*Notenn lakaet gant Roparz Hemon.* — Ar studiadenn-mañ gant Jakez Konan a zo anezi eur skouer eus ar pez a dle beza graet, hag a vo graet, evit pep rannvro, pep kanton a Vreiz-Izel. Poentou 'zo enni a c'hello beza burutellet adarre. Eur wech pe ziou, d'am meno, e ra an aozer faziou bihan. Petra eo se, avat, e-skoaz talvoudegez ar peurrest ? Da gement hini a c'hell da bleustri piz eta war brezoneg e garter. Dizale e roio Ensavadur Breiz eun daolenn-aliou da ziskouez penaos sevel seurt studiadennou, evit ma vezint holl unvan. Arabat gortoz. Labouriou, zoken kalz disteroc'h eget hini Jakez Konan, a vo degemeret-mat.

